GWALARN

# ISTOR BERR AR SONEREZ BREIZEK

GANT

H. CORBES

104-105
GOUERE-EOST
1937

*Pep gwir miret striz*

## TAOLENN

Pajenn

# ISTOR BERR AR SONEREZ BREIZEK

## PENNAD I

## DASTUMOU GWELLA A GANAOUENNOU BREIZEK

### I. A-RAOK BARZAZ BREIZ

Koz-tre eo ar sonerez breizek, ken koz hag ar yez vrezonek hag ar sevenadurez keltiek. Bez' ez eus eus ar sonerez breizek abaoe ma ' z eus bet eur bobl a Vrezoned. Hag an hevelep tra a c'hoarvez gant an holl boblou, peogwir n'eus pobl ebet hep d'ezi eur sonerez bennak.

Hogen ar sonerez breizek a zo chomet pell amzer hep beza skrivet, ha n'anavezomp ket kalz a dra diwar-benn ar sonerez-se a-raok an 19-vet kantved ha Barzaz Breiz (1839).

Ar c'henta levr brezonek a oa toniou ennañ e oa an « *Doctrinal ar Christenien* », bet embannet e Montroulez e 1628. Dic'hallus eo kavout bremañ al levr-se ; eur skouerenn anezañ a zo e ti an Ao. Ernault, kelenner a enor eus Skol-Veur Poitiers, rener « *Breuriez-Veur ar Brezoneg* ». Gant Kermarker e oa bet roet al levr talvoudus-se d'an Ao. Ernault. Fall-tre eo mouladur an toniou (e kan-plaen) ha diaes da

lenn. Unan eus an toniou-se, « *Kantik diwar-benn kavidigez delwenn an Itron Santez Anna* » kavet gant Nikolazig, a zo bet eilskrivet hag embannet gant ar sonaozour brudet an Ao. Ladmirault. Ar c'homzou a zo bet embannet ha troet gant an Ao. Ernault, hor yezoniour bras.

Goude se, n'anavezomp ket toniou breizek all betek an 19-vet kantved, paneve eun dournskrid miret e levrdi Kemper, hag a zo bet skrivet e derou an 18-vet kantved. N'eus nemet kantikou en dournskrid-se.

N'ouzon ket hag e oa toniou en dastum kantikou bet embannet e 1650 gant an Tad Marzin, diskibl an Tad Maner (Maunoir), hag anvet « *Hent ar Baradoz* » pe « *Ar Vuhez Kristen* » (Kemper-Kaourintin 1650 ha 1689). Dic'hallus eo bremañ kavout al levr-se, n'anavezomp nemet dre ar « *Bibliographie Bretonne* » gant Levot (1852-1857) pe gant an « *Essai sur la Langue Bretonne* » gant Kermarker (bet embannet e penn kenta « *Geriadur Gallek-Brezonek* » ar Gonideg).

E 1726 e voe embannet meur a gantik gant Charlez Ar Briz (e Brest, e ti Malassis, adembannet e 1784). Ne gredan ket e oa toniou el levr-se, rak adembannet e voe c'hoaz en 19-vet kantved, hag, er skouerenn am eus gwelet e levrdi Roazon, n'eus ket a doniou.

E 1800, e voe embannet eur yezadur brezonek gant eur beleg divroet, an Abad Dumoulin (1741-1811) : « *Grammatica Celtica* », Prag). E penn diweza al levr e oa pemp kanaouenn gant an toniou : tri c'hantik ha diou ganaouenn. Evel ma weler, n'oa ket, koulz lavaret, a sonerez breizek skrivet. Ret eo gortoz betek Barzaz Breiz.



## 2. BARZAZ BREIZ

E 1839 e voe embannet ar pennober-se. Ganet e oa Teodor Hersart de la Villemarqué (Kermarker) e 1815. E Kemperle e chome e gerent. Eur vrezonegerez e oa e vamm, Mari-Ursula Feydeau de Vaugien (1776-1847), Itron vat Nizon. A-vihanik, e vevas Kermarker e-touez bugale merourien e gerent, hag e klevas o c'hanaouennou dudius. Diwezatoc'h ez eas da Baris, e-lec'h ma voe skoliad Skol-Veur an Diellou (Ecole des Chartes). E Paris e vevas e-pad meur a vloaz ; hogen e teue alies en-dro d'ar gêr, ha studia a rae yez ha lennegez Vreiz. Treut-kenañ e oa al lennegez skrivet en amzer-se. Hogen pinvidik-meurbet e oa teñzor kanaouennou ar Bobl, deut diwar lavar a rumm da rumm, adalek an amzeriou pell betek derou an 19-vet kantved. N'oa ket bet lakaet c'hoaz en o lec'h, dre ar maeziou, kanaouennou ar Gêrbenn, divalo, sot pe hudur. Eun eost puilh e oa da eosti a-raok ma vije breinet ha drastet gant ar glao hag ar wall avel o tont eus ar Reter. Eur meder dispar e voe Kermarker, hag e bennober, Barzaz Breiz, dastumad eus kanaouennou-pobl Breiz, a lakaas ar yez vrezonek e renk ar yezou lennegel. Adembannet e voe al levr e 1846 ha 1867, ha pinvidikaet pep embannadur anezañ gant kanaouennou nevez. Brudet-tre e teuas da veza Kermarker, ha troet e voe e levr e meur a yez estren. Ar skrivagnerez c'hallek George Sand a lavare e oa kaeroc'h « *Droukkinnig Neumenoiou* » eget an Iliad. E 1858 e voe dibabet Kermarker evit beza ezel an « *Académie des Inscriptions et Belles-Lettres* ». Meur a ober

dudius da lenn ha talvoudus-meurbet evit istor ha yez Vreiz en doa skrivet ouspenn (1).

Hogen, e 1867, e voe tamallet d'ezañ n'oa ket gwiriek kanaouennou Barzaz Breiz, hag e oant bet savet gantañ e-unan. E eneber brasa e voe An Uhel, en deus embannet dastumou all : « *Gwerziou Breiz-Izel* » ha « *Soniou Breiz-Izel* ». Doaniet e voe Kermarker gant ar stourmad-se, hogen ne respontas netra. Kenderc'hel a reas da labourat evit yez ha lennegez Vreiz. Mervel a reas e Maner Keransker, e-kichen Kemperle, er bloavez 1895.

Gwirheñvel eo e oa kanouennou Barzaz Breiz gwir ganaouennou ar bobl, hogen kempennet ha kaeraet e meur a zoare gant an oberour gouiziek. An toniou, avat, n'oant ket bet aozet gant Kermarker, n'ouie netra diwar-benn ar sonerez. Klevet en doa an toniou-se, pa oant bet kanet gant tud diwar ar maez ; dalc'het en doa koun eus an toniou, hag o c'hanet en doa dirak e geneiled, a oa en o zouez meur a soner. Int-i eo a skrivas an toniou a voe moulet e dibenn Barzaz Breiz. O anoiou a anavezomp. Evit ar c'henta mouladur, Jules Schaeffer eo a skrivas an toniou. Netra n'anavezomp diwar e benn, nemet e oa ezel an Akademi Roueel a Sonerez (Académie Royale de Musique) hag ezel Breuriez Sonadegou ar Skol-Sonerez (Société des Concerts du Conservatoire, Opera). Kermarker e-unan eo a lavar kement-se e kentskrid e levr. E 1846, eilet e voe gant Aodren de Kerdrel. Aodren de Kerdrel (1815-1889), bet gwechall skoliad Skol-Veur an Diellou, a-gevret gant Kermarker, a oa kelaouenner, skrivagner ha politiker. Kannad e voe er Vodadenn-Reizaduri (1848), er Vodadenn-Lezenni (1849), ha diwezatoc'h er Vodadenn Vroadel (1871) hag er Sened. Bez' e voe unan eus pennou bras ar Gostezenn dehou.

E 1867, eilet e voe Kermarker, evit an toniou, gant Sigismond Ropartz, tad an Ao. Guy Ropartz, ar sonaozour brudet, ha Thielemans. Sigismond Ropartz eo a skrivas « *Istor Kêr Wengamp* » (1851), ha komzou ar ganadeg « *An Diou Vreiz* », bet kanet e-pad ar C'hendalc'h Hollgeltiek dalc'het e Sant-Brieg e 1867. Gant Thielemans e oa bet aozet toniou ar ganadeg vrudet-se. Ograouer Iliz Itron Varia Wir-Sikour e Gwengamp e oa Thielemans.

Embannadur diweza Barzaz Breiz (1867) a zo ennañ 73 a doniou (2).

Evel m'eo bet lavaret, n'oa ket Kermarker evit aoza an toniou, dre ma n'ouie ket ar sonerez. Gwir doniou ar Bobl int eta, hag ouspenn e tiskouezont kaer-tre stumm-spered ar sonerez breizek : linenn hesonek (3), doareou-skeuliou, mentadur, hag all.

## 3. KANTIKOU AN ABAD HENRY

Tri bloaz goude Barzaz Breiz, e voe embannet eun dastum a gantikou, « *Kanaouennou santel dilennet ha reizet evit Escopti Kemper, gand an toniou war*

(1) Oberou all skrivet gant Kermarker : « *Contes populaires des Anciens Bretons* » (1842), « *Poèmes des bardes bretons du VI^e siècle* » (1850), « *La Légende Celtique en Irlande, en Cambrie et en Bretagne* » (1859), « *Myrddhin ou l'Enchanteur Merlin* » (1861), « *Le Grand Mystère de Jésus* » (1865), « *Poèmes bretons du Moyen-Age* » (1879), « *La Légende de St-Gurthiern* » 1880).

(2) Admoulet eo bet meur a wech goude se, hogen n'eus ket a ganaouenn pe a don nevez er mouladuriou-se.

(3) « *Heson* » a ran eus ar ger gallek « *mélodie* ». Resisoc'h eo eget « *ton* ».

*gan-plen mentet, Sant-Briek e ti L. Prud'homme, Mouler ha Leorier, 1842* ». An oberour e oa an Abad Henry (1803-1880), beleg eus Eskopti Kemper, a voe aluzener klañvdi Kemperle, e-pad pevar bloaz ha daou-ugent. Mignon e oa da Germarker, a skrivas kentskrid ar c'hanaouennou santel. Kenlabouret en doa ivez an Abad Henry gant Kermarker evit reiza yez Barzaz Breiz.

E penn diweza al levr e kaver an toniou gant eur studi (e brezoneg) diwar-benn ar c'han-plaen mentet, a oa e boaz en 19-vet kantved evit ar c'hanaouennou santel. Talvoudus eo ar studi-se, dre ma klask an Abad Henry trei e brezoneg geriou bet implijet e sonerez (da skouer : *bé-blôd* evit « *bémol* » ; *bé-kornek* evit « *bécarre* » ; *greunen* evit « *note* », h.a.).

E-touez an toniou-se e kaver a-wechou toniou brezonek koz (da skouer : « *Eled an eñv, deut d'an douar* »), a-wechou toniou gallek (da skouer : ton an tenergan « *Combien j'ai douce souvenance* » (4), a-wechou toniou ar roll-lidou latin, eun tammig kemmet (« *O filii* », « *Dies irae* », h.a.).

Meur a don embannet e Barzaz Breiz, e 1839, a vez kavet e levr an Abad Henry, hag e lavar alies a belec'h e teu an toniou. Hogen, eun nebeut toniou, na oant ket bet embannet gant Kermarker a-raok ar bloaz 1846, pe 1867, a vez kavet e levr an Abad Henry (embannet e 1842). Eun tammig disheñvel e vez alies an toniou-se e Barzaz Breiz hag er C'hanaouennou Santel, ar pez a ziskouez n'en deus ket Kermarker adskrivet toniou embannet gant an Abad

(4) Gant Chateaubriand e oa bet aozet komzou an tenergan -se.



Henry. Kanet en deus an toniou-se d'e vignoned, en doare resis m'en devoa o c'hlevet. Bez' e ouzer ez eus meur a zoare da gana eur son-pobl. Kermarker hag an Abad Henry o doa klevet alies doareou disheñvel.

Dibaot-meurbet eo bremañ levr an Abad Henry (bet adembannet e 1865). Hogen an darn vuia eus toniou an Abad Henry a vez kavet en dastumou a ganaouennou santel bet embannet diwezatoc'h en eskoptiou Kemper, Sant-Brieg ha Gwened. An embannaduriou diweza a vez implijet enno an notadur bremañ.

Bez' e c'heller keñveria e meur a zoare ar c'hanaouennou santel brezonek ouz toniou koz implijet gwechall evit kana lidou latin ar Sent vreizat en eskoptiou Breiz (Sant Brieg, Sant Gwilherm, h.a.) Kanet e vezent war doniou disheñvel o doare diouz kan-plaen Sant-Gregor. Skrivet e vezent e kan-plaen mentet (kan-plaen Sant-Gregor n'eo ket mentet). O c'havout a reor el levriou-oferenn bet embannet a-raok adreizadur ar c'han-plaen graet gant ar Pab Pius X, e derou an 20-vet kantved. Heñvel-tre eo an toniou-se ouz toniou ar c'hanaouennou brezonek embannet e « *Doctrinal ar Christenien* » er bloaz 1628.

## 4. BOURGAULT-DUCOUDRAY HA KELLIEN

Sonerien a vicher n'oa ket Kermarker hag an Abad Henry. Eur sonaozour brudet, avat, e voe Bourgault-Ducoudray, ganet e Naoned e 1840. Kelenner war Istor ar Sonerez er Skol-Veur Sonerez adalek 1878 betek 1908, marvet e 1910, e skrivas

kalz a c'hoariganou ha kensonadegou dudius (Kensonadegou : « *Le Carnaval d'Athènes* », « *Rhapsodie Cambodgienne* », « *Chant Laotien* » ; Lazkanou : « *La Conjuration des Fleurs* », « *Jean de Paris* », « *Hymne à la Patrie* », « *Symphonie Religieuse* » ; C'hoariganou : « *Thamara* », « *Michel Columb* », « *Myrdhin* », « *Bretagne* »).

Hogen brudet e chomo dreist-holl e-pad an amzeriou da zont dre ma z' eo bet embannet gantañ tri dastum divarvel : « *Trente Mélodies populaires de Grèce et d'Orient* » (1876), « *Trente Mélodies populaires de Basse-Bretagne* » (1885), « *Quatorze Mélodies Celtiques* » (1909).

Kaset e oa bet Bourgault-Ducoudray e Bro-C'hres hag e Turki gant ar gouarnamant gall evit studia sonerez broiou ar Reter. Dastum a reas kalz a ganaouennou dudius, hag ec'h embannas tregont anezo, gant eiladuriou kaer-meurbet savet gantañ. E-giz kentskrid e oa eur studi gouiziek-tre diwar-benn sonerez Bro-C'hres ha dreist-holl diwar-benn doareou-skeuliou ar sonerez gresian koz, n'oant ket anavezet en amzer-se nemet gant eun nebeut gouizieien. Prezegennou a reas ivez, e Paris, diwar-benn ar sonerez gresian. Eun deiz ma oa Charlez Collin, ograouer brudet Iliz-Veur Sant-Brieg, o selaou prezegenn Bourgault-Ducoudray, e lavaras d'ezañ n'oa ket ret mont keit-se evit klevout doareou-skeuliou ar sonerez gresian, ha n'en doa nemet mont da Vreiz-Izel (5).

(5) **Kontet eo bet d'in an danevellig-mañ gant an Ao. Sullian Collin, mab Charlez Collin, ezel an darn vuia eus hor c'hevredadou breizek.**



Bezet a vezo, e teuas Bourgault-Ducoudray da Vreiz-Izel er bloavez 1881. Kuitaat a reas Paris e miz eost, hag e tremenas dre Roazon, Lambal, La Saudraye (e Pengili), Sant-Brieg, Gwengamp, Benac'h, Bear, Pederneg, Kemper, ar C'hastell-Neve, Keraez, an Uhelgoad, Montroulez, Kastell-Paol, Rosgo, Enez-Vaz, Tremel, Plistin, Pondi, ar Gemene, ar Faoued, Kemperle ha Naoned. E-pad m'edo o chom e Kemperle, ez eas da Geransker, da di Kermarker, a ganas dirazañ « *Kantik ar Barados* ». (Ar ganaouenn-se, ken dudius, a voe adembannet gant Ducoudray, hag en eun doare reisoc'h). Daou viz e padas beaj Bourgault-Ducoudray. Kalz a soniou ha gwerziou a oa bet dastumet gantañ, hogen n'embannas nemet tregont kanaouenn war ano « *Trente Mélodies populaires de Basse-Bretagne* » (1885). Pep kanaouenn a oa roet he c'homzou, gant eun droidigez c'hallek aozet gant François Coppée, hag he zon gant eun eiladur aozet gant Bourgault-Ducoudray. Eun dibab eus ar c'haera eo an dastum graet gant Ducoudray. Skedus eo an eiladuriou ; an toniou a zo leun a guñvder hag a sioulder, awenet dibar. Hogen ret eo lavarout n'eo ket alies brao-tre ar c'homzou brezonek. Hag evit an droidigez c'hallek, kaer-tre, e gwir, eo troidigez François Coppée, hogen re alies ne deus enni netra heñvel ouz ar c'homzou brezonek. Barzonegou savet a-bez gant ar barz gallek brudet int, ha netra ken.

Bourgault-Ducoudray a embannas ivez, eur bloavez a-raok e varo, eun dibab kanaouennou kembraek, skosek hag iwerzonek war ano « *Quatorze Mélodies Celtiques* ».

Pevar bloaz goude an Tregont Ton breizek emban-

net gant Ducoudray, e voe embannet eun dastum all a sonerez breizek : « *Chansons et Danses des Bretons* », gant Narsis Kellien (1848-1902). Komz a rin en eur pennad all eus pedervet darn e levr, enni an dañsou breizek. En darn genta ez eus eur studi diwar-benn ar c'hanaouennou brezonek, eur studi a bouez, n'hell ket, avat, beza lakaet e kemm gant hini Ducoudray. An eil darn a zo enni komzou ar c'hanaouennou dastumet gant Kellien (6). En trede darn ez eus toniou.

## 5. AN AOTROUNEZ DUHAMEL HA VALLEE

E penn diweza an 19-vet kantved e oa anavezetmat ar sonerez breizek. Kalz a doniou a oa bet embannet. An doareou-skeuliou gresian, implijet en toniou breizek, a oa bet studiet gant Ducoudray. Meur a dra, avat, a vane da ober c'hoaz.

Da genta, peurc'hraet e voe studi an doareou-skeuliou gant an Ao. Duhamel en e levr talvoudus, « *Les 15 Modes de la Musique bretonne* » (Ar 15 Doare-Skeul er Sonerez breizek), Paris, Rouart et Lerolle, 1911. Diviet eo, siouaz, al levr-se, ha n'eo ket bet adembannet.

(6) Kellien a zo ganet e 1848 er Roc'h-Derien. E Paris e varvas diwar zarvoud e 1902. Skrivet en deus meur a ober plijus diwar-benn hor bro : « *Un argot de Basse-Bretagne* » (1885), « *Loin de Bretagne* » (1886), « *La Bretagne Armoricaine* » (1890), « *Bretons de Paris* » (1893), « *Breiz* » (1893), barzoniezou brezonek, « *Contes et Nouvelles du Pays de Tréguier* » (1898), N'ankounac'haomp ket « *Perrinaïc, une compagne de Jeanne-d'Arc* » (1891), eun ober « *istorek* » a ra enor d'e faltazi muioc'h eget d'e ouiziegez.



Goude se, labouret en deus ivez an Ao. Duhamel evit adkavout toniou ar gwerziou ha soniou dastumet gant An Uhel. An Uhel, ar skrivagner brezonek brudet (1821-1895) en doa skrivet daou zastum talvoudus-meurbet eus kanaouennou pobl : « *Gwerziou Breiz-Izel* » (1868-1874) ha « *Soniou Breiz-Izel* » (1890). Kenlabouret en doa gant Anatol Ar Bras evit «*Soniou Breiz-Izel* ». Hogen An Uhel n'en doa embannet nemet ar c'homzou, hag an toniou a oa kollet, war a greded. Adkavet int bet e derou an 19-vet kantved gant an Ao. Duhamel hag e genlabourerien. Hiniennou a eilskrivas an toniou bet klevet ganto. Re all, evel an Aotrounez Vallée hag Even, a enskrivas an toniou gant sonskriverezed. Ar sonskriverezed, en amzer-se, n'oant ket peurijinet evel bremañ. N'oant ket dre bladennou, hogen dre rollou. Kontet en deus bet an Ao. Vallée, e kevrenn 16 an « *Annales de Bretagne* » (1900-1901) penaos e teuas da welout Marc'harid Fulup (7), ar ganerez he doa kanet dirak An Uhel ar pep brasa eus ar gwerziou ha soniou embannet gantañ. E Pluned eo e chome Marc'harid Fulup. Deut e oa d'he zri-ugent vloaz ; kreñv a-walc'h, koulskoude, ha reiz e oa chomet he mouez. Kana a reas dirak an Ao. Vallée hogos an holl werziou kanet gwechall dirak An Uhel, nemet diou pe deir (en o zouez « *Ar Bugel Koar* »). Enskrivet e voe an toniou gant eur sonskriverez prestet gant an Ao. Bourdon, kelenner e Skol-Veur Roazon, hag a oa bet savet gantañ eun ti-arnodi evit an Eneoniez arnodel hag evit ar Soniadouriez arnodel. An Ao. Duhamel a eilskrivas an toniou-se.

(7) 26 ha 27 a viz Gouere 1900.

Kalz a rollou a zo e Skol-Veur Roazon. Eun nebeut a zo c'hoaz e ti an Ao- Vallée, hor yezoniour bras. Didalvez n'eo ket marteze lavarout e rae Marc'harid Fulup eur vicher n'oa ket dibaot e Breiz-Izel gwechall. Pirc'hirinez dre dredeog e oa. Sounnet e oa eur vrec'h outi, ha n'helle ket labourat douar. Mont a rae da bardoniou Breiz, m'o doa an dud gouestlet mont d'ober eur birc'hirinadenn d'ezo, pa n'hellent ket pe ne felle ket d'ezo hen ober.

An Ao. Duhamel en deus embannet toniou « *Gwerziou ha Soniou Breiz-Izel* » war ano : « *Musiques bretonnes, airs et variantes mélodiques des Gwerziou Breiz-Izel et des Soniou Breiz-Izel* ». Kenlabouret en deus ivez gant an Ao. Loeiz Herrieu, ar skrivagner gwenedat brudet, evit embann kant ton kanet e Bro-Wened war ano : « *Guerzenneu ha Soñnenneu Bro-Guéned* ». Skrivet en deus eiladuriou evit toniou kembraek : « *Mélodies kymriques, Bretagne et Pays de Galles* ». Studiet en deus sonerez an Inizi Gall (pe Inizi Hebridez). E berr, an Ao. Duhamel eo en deus graet, gant Ducoudray ha Ladmirault, al labour talvoudusa evit ar sonerez breizek.

## 6. DASTUMOU ALL

N'heller ket, en eur studienn verr evel houmañ menegi an holl sonerien pe skrivagnerien o deus embannet toniou breizek ar bobl en 20-vet kantved. Kalz a doniou a zo bet moulet war baperennou distag pe war gelaouennou (da skouer « *Kroaz ar Vretoned* », betek ar brezel 1914). Er gelc'hgelaouenn « *Mélusine* », embannet gant Gaidoz, ez eus bet moulet meur a ganaouenn dastumet gant an Aotrou



Kelenner Ernault, a zo bremañ ar c'hosa eus an holl skrivagnerien vrezonek, hag a gendalc'h atao e labour gouiziek evit hor yez hag hor bro. Bep bloaz, ar Vreuriez « *Bleun-Brug* » a embann toniou breizek gant eiladuriou. An Ao. Pol Ladmirault, hor sonaozour dispar, kelenner e Skol-Sonerez Naoned, en deus embannet dastumou kanaouennou brezonek, da skouer, « *Quelques vieux cantiques bretons, avec adaptations, rythmes et harmonisations* ». Meneg omp ivez « *Kanaouennou Breiz-Vihan* », dastumet gant an Aotrounez Gourvil ha Laterre.

Toniou ar barzonegou kaer savet gant an Ao. Jaffrennou-Taldir n'int ket bepred toniou diembann betek-hen. Alies e kemer ar barz toniou koz breizat, kembreat, skosat pe iwerzonat, hag e sav warno e varzonegou awenet. An hevelep tra gant an Tregont Kanaouenn vrezonek evit ar Skoliou savet gant an Ao. Kerlann, gant Barzaz Pôtr Treoure (An Abad Conq). Meneget e vez peurliesa gant Taldir hag-heñ ez eo eun ton koz breizat, kembreat, iwerzonat, h.a. An Ao. Kerlann ne lavar netra diwar-benn se. Eur fazi eo, dre ma c'heller kredi ez eo eun ton nevezflamm, eun ton bet embannet e 1839 e Barzaz Breiz. Kredi a c'heller c'hoaz ez eo an ton-mañ-ton eur skouer gaer eus ar sonerez breizat, hag heñ iwerzonat pe gembreat. An abegadennig-se ne harz ket ouzin da lavarout ez eo kaer-tre ha talvoudus levr an Ao. Kerlann. Nemet c'hoant am eus e vefe meneget orin an toniou pa vezo adembannet al levr, evel m'em eus spi e vefe.

# PENNAD II

## STUMM AR C'HANAOUENNOU

### I. MAMMENNOU AR C'HANAOUENNOU BREIZEK

Ret eo lavarout da genta n'ouzomp ket kalz a dra diwar-benn se. E 1839 eo ez int bet embannet evit ar wech kenta, evel m'hon eus gwelet. Pegoulz int bet aozet ? Ha gant piou ? Biken n'ouezimp se nemet evit eun nebeut anezo. Koulskoude, eur fazi bras e vefe kredi ez int bet aozet a-gevret gant meur a zen, gant « *ar Bobl* » en eun doare kevrinus, evel eur seurt emgroui. Ar c'hanaouennou pobl a zo bet savet atao gant eun den pe zaou. Eun aozer a zo da bep kanaouenn, hag an aozer-mañ n'oa ket atao eun den diwar ar maez, hep deskadurez. Eun den desket a oa anezañ alies, hogen kollet eo bet e ano. Koulskoude, kanaouennou ar bobl int, dre ma 'z int bet degemeret gant ar bobl, kanet ha kaset a c'henou da c'henou gant kanerien ar bobl.

A-wechou, ar c'homzou hag an toniou a zo bet savet gant an hevelep den. Hogen peurliesa, e voe savet ar c'homzou war eun ton kosoc'h. Pa felle d'eur c'haner sevel eur werz diwar-benn eur darvoud bennak, e save ar werz-se war eun ton anavezet diagent.

Meur a werz ha son a zo bet savet gant ar gloer. Tud yaouank diwar ar maez e oant, bet kaset e ti ar person da zeski eun tammig latin evit ma c'helljent



mont da veleien. Diwezatoc'h e oant bet degemeret er c'hloerdiou ; hogen abred pe ziwezat, santout o doa graet n'oant ket galvet evit gwir da servija an aoter. Deut e oant en-dro d'o c'hêriadenn, hag a-wechou e savent gwerziou pe soniou. Ret eo lavarout e veze roet an ano a gloer d'an holl dud eun tammig desket e Breiz gwechall. Ar c'hanaouennou a veze kaset a c'henou da c'henou, er festou, er pardoniou, en euredou, hag ivez en nozveziou goañv dirak tan an oaled, pe er pradou bleuniet hag er parkou alaouret, pa veze trouc'het ar foenn pe dournet an ed. Ar ganerien vrasa a oa ar gemenerien a laboure en tiegez, hag, azezet war an daol, a gonte marvailhou a bep seurt, a rae kaketerez hag a gane gwerziou ha soniou. Kanerien all e oa ar beorien, ar valeerien-vro a yae a zor da zor, en eur gana kanaouennou hag en eur werza paperennou distag, gwerziou pe soniou moulet warno. Ken abred hag er 16-vet kantved e voe moulet kanaouennou war baperennou distag. Hogen, kollet eo bremañ ar re gosa anezo.

Ne lavarin netra eus komzou ar c'hanaouennou. Studia a rin hepken an toniou. Gwelet hon eus e veze savet alies ar c'homzou war eun ton anavezet. Gant se, kosoc'h eo an toniou ; nebeutoc'h kemmet int bet ivez e-pad ar c'hantvedou. Ha setu perak : kalz a boziou o devez, peurliesa, ar c'hanaouennou-pobl. Eñvoret mat-tre e rank beza ar c'haner evit deski an holl gomzou. Hag ouspenn, ar c'homzou a vez kemmet alies, diwar ratoz, gant ar c'haner a fell d'ezañ reiza ar ganaouenn. Alies e vez lakaet eur ganaouenn nevez e lec'h eun all, re goz, hag a gomz diwar darvoudou na dennont ken evez an dud. Setu

perak e vez implijet eun hevelep ton evit kana kalz a ganaouennou disheñvel-tre (meur a ganaouenn santel a vez kanet war don eur werz pe eur son). Setu perak e vez kanet eun hevelep kanaouenn e meur a zoare (meur a « version » a zo d'ezi, evel ma vez lavaret e galleg). Setu perak n'eo ket bet savet ar c'hanaouennou kosa a-raok ar 16-vet kantved, hervez ma lavar ar ouizieien.

An toniou, en eneb, a vez desket en eun doare aesoc'h eget ar c'homzou, dre ma vez an hevelep ton evit an holl boziou, hag e chom gwelloc'h e koun an den. Ne soñj ket ivez ar ganerien kemma eun ton koz evel ma kemmont komzou koz. Ne lavaran ket, koulskoude, n'eo ket bet kemmet an toniou e-pad ar c'hantvedou. Alies e vez kanet eun hevelep ton e daou pe dri doare. Hogen, sur eo, kosoc'h eo an toniou eget ar c'homzou. Beza a-walc'h e vefe hiniennou ken koz hag ar sonerez gresian, en deus an hevelep doareou-skeuliou. Hogen, an dastum kenta eus an toniou breizek a zo bet graet e 1839 gant Kermarker. Toniou int a oa bet klevet gantañ, pe gant e vamm e penn diweza an 18-vet kantved. Lavarout a c'heller eta n'avavezomp an toniou breizek kosa nemet en eur stumm o doa e penn diweza an 18-vet kantved.

Penn diweza an 18-vet kantved ha penn kenta an 19-vet kantved eo ivez an oad kaera evit ar c'hanaouennou brezonek. Niverus oa neuze an dud diwar ar maez o doa eun tammig deskadurez, hag a ouie brezoneg, ha n'eo ket galleg. Meur a ganaouenn a zo bet savet en oad-se. Peurc'hallekaet eo bremañ hor maeziou, gant ar skol, ar c'helaouennou hag ar c'hazarn. An toniou dudius a vez lakaet en o lec'h



kanaouennou sot Montmartre, a vez dislonket gant ar skingomzerez er c'hêriadennouigou pella. Ha n'eo ket ken dre genou ar bilhaouerien goz e rankomp deski ar c'hanaouennou brezonek, hogen dre al levriou.

## 2. PENAOS E TLE BEZA RENKET AR C'HANAOUENNOU BREZONEK ?

Bez' ez eus kanaouennou a lies seurt e Breiz. Rannet e vezont, diouz boaz, etre gwerziou ha soniou. Ar « gwerziou » a vez savet diwar darvoudou istor, marvailhou, buheziou an dud veur, torfedou spontus, marvou glac'harus, teuziou-noz hag all. Ar « soniou » a vez anezo kanaouennou a garantez, kanaouennou awenet gant kaerder an natur, kanaouennou goapaus hag all. Kermarker a laka ouspenn eun trede seurt : « kanaouennou santel ». Brizeug, e kentskrid « Telenn Arvor », a laka kemm etre ar « soniou », kanaouennou skañv ha laouen, hag ar « barzonegou », kanou pozet war an natur, ar garantez.

Bezet a vezo, n'eo ket a bouez ar c'hevrennadurse evit ar pez a sell ouz an toniou, rak, evel em eus lavaret, e vez kanet meur a zoare komzou, disheñveltre, war eun hevelep ton.

An toniou a zo bet rannet gant Ducoudray er c'hiz-mañ :

1. Da genta, ar seurt salmerez a veze implijet gwechall evit dibuna an « trajediennou » pe beziou-c'hoari santel, hag a veze implijet ivez gant ar « baz-valan » hag ar « breutaer » pa veze goulennet eur plac'h e dimezi.

2. Da c'houde, toniou ar c'hlemmganou, a oa eun nebeut muioc'h sonerezel, hogen untonek a-walc'h e oant c'hoaz. Da skouer, klemmgan Kêr-Iz :

« Petra 'zo nevez e Kêr-Iz,
Ma 'z eo ken foll ar yaouankiz,
Ma klevan-me ar biniou,
Ar vombard hag an telennou. »

3. En diwez, toniou a oa enno eur wir linenn hesonek. Ar re-mañ eo a dalv da veza studiet ha desket.

An toniou a c'hell ivez beza rannet hervez ma 'z int bet savet e lec'h pe lec'h. An Ao. Duhamel en deus studiet piz stummou an toniou e peder rannvro Breiz-Izel. E Bro-Dreger eo e vez kavet an niverusa ar c'hanaouennou brezonek ; goude se e teu Bro-Gerne (dreist-holl Kerne-Uhel : Mel-Keraez, Rostren, Gwareg, Sant-Nikolaz-ar-Pelem) ha Bro-Wened ; en diwez e teu Bro-Leon (an hini genta evit glander ha kaerder ar yez, an hini diweza evit ar c'hanou).

## 3. DOAREOU-SKEULIOU AR SONEREZ BREIZEK

Betek diwez an 19-vet kantved, ne veze implijet, koulz lavaret, gant ar sonerez gouiziek, nemet an doare-skeul brasa hag an doare-skeul bihana.

An doare-skeul brasa a zo ennañ pemp tonenn ha diou hanter-donenn, lakaet evel-hen :

*do-1-re-1-mi-1/2-fa-1-sol-1-la-1-si-1/2-do*

Kemeret em eus skeul-gan *do* brasa.

Treuzlec'hiet e c'hell beza e toniezou all : *sol* brasa,



*re* brasa, hag all, gant diezou ha be-blodou (8). Hogen, an toniennou hag an hanter-doniennou a chom en hevelep lec'h hag e skeul-gan *do* brasa.

Da skouer :

*re-1-mi-1-fad-1/2-sol-1-la-1-si-1-dod-1/2-re*

(*fad* o talvezout « *fa diez* », *dod* « *do diez* »).

An doare-skeul bihana a zo ennañ teir zonenn, teir hanter-donenn hag eun donenn hanter.

Da skouer, skeul-gan *la* bihana :

*la-1-si-1/2-do-1-re-1-mi-1/2-fa-1,1/2-sold-1/2-la*

Pa vez treuzlec'hiet an ton, e chom an tonennou hag an hanter-donennou en hevelep lec'h.

Da skouer, skeul-gan *re* bihana :

*re-1-mi-1/2-fa-1-sol-1-la-1/2-sib-1,1/2-dod-1/2-re*

(*sib* o talvezout « *si be-blod* »).

Pa vez kemmet an doniez, kanet e vez an ton en eun doare uheloc'h pe izeloc'h, gant eur skeul-gan all ; hogen n'eo ket kemmet an doare-skeul, dre ma ne vez ket kemmet al lec'h dalc'het gant an tonennou hag an hanter-donennou.

Hogen, pa vez kemmet lec'h an tonennou hag an

(8) Implij a ran ar geriou « *diez* », « *be-blod* », ha n'eo ket « *uhelaer* », « *izelaer* », rak implijet int bet, kant vloaz 'zo, gant an Abad Henry, en e studi diwar-benn ar c'hanplaen mentet.

Implij a ran ar ger « *doare-skeul* » evit ar galleg « *mode* », ha « *skeul-gan* » evit « *gamme* ». Ar ger « *toniez* » a vez implijet ganin evit ar ger gallek « *ton* », o talvezout kement ha « *tonalité* » ; « *tonenn* » a vo implijet evit « *tonalité* » o talvezout kement ha « *ton* » (kontrol da « *demi-ton* »).

hanter-donennou, e vez kemmet an doare-skeul. Gwelet hon eus ne lakaer ket en hevelep lec'h an tonennou hag an hanter-donennou en doare-skeul brasa hag en hini bihana. Gwelout a raimp ez eus meur a zoare-skeul all.

C'houec'h pe seiz doare-skeul all a voe kavet gant Ducoudray en toniou breizek :

1. An doare-skeul « isdoriek » (skeul-gan *la* bihana hep *sol* diez) :

*la-1-si-1/2-do-1-re-1-mi-1/2-fa- 1-sol-1-la*

2. An doare-skeul « isfrugiek » (skeul-gan *sol* brasa hep *fa* diez) :

*sol-1-la-1-si-1/2-do-1-re-1-mi-1/2-fa-1-sol*

3. An doare-skeul « isludiek » (skeul-gan *fa* brasa hep *si* be-blod) :

*fa-1-sol-1-la-1-si-1/2-do-1-re- 1-mi-1/2-fa*

Pa echu an ton war ar greizenn (trivet derez ar skeul), e vez anvet « suntono-ludiek ».

4. An doare-skeul « doriek » (skeul-gan *mi* hep diez na be-blod) :

*mi-1/2-fa-1-sol-1-la-1-si-1/2-do- 1-re-1-mi*

An doare-skeul-mañ a zo heñvel ouz an doare-skeul isdoriek *la*, hogen echui a ra war ar pennderez *mi* ha n'eo ket war an derez tonek *la*. En eun nebeut toniou e vez *mi* doriek eun derez tonek, ha neuze, *si* eo a vez ar pennderez.

5. An doare-skeul frugiek :

*re-1-mi-1/2-fa-1-sol-1-la- 1-si-1/2-do-1-re*

An doare-skeul-mañ a zo heñvel ouz an doare-skeul



isfrugiek (*sol*), hogen echui a ra war ar pennderez *re*, ha n'eo ket war an derez tonek sol.

6. Doare-skeul kenta kan-plaen Sant-Gregor :

*re-1-mi-1/2-fa-1-sol-1-la- 1-si-1/2-do-1-re*

Ar skeul-gan-mañ a zo heñvel ouz skeul-gan an doare-skeul frugiek, hogen amañ, emañ *re* an derez tonek ha *la* eo ar pennderez. Doare-skeul « islokriek » a ra anezañ an Ao. Duhamel.

Seiz doare-skeul hon eus gwelet (gant an hini suntono-ludiek). An Ao. Duhamel en deus kavet tri doare-skeul all er sonerez breizek :

1. An doare-skeul ludiek :

*do-re-mi-fa-sol-la-si-do*

gant *do* pennderez ha *fa* derez tonek.

(En doare-skeul brasa, en enep, e vez *do* derez tonek, ha *sol* pennderez).

2. An doare-skeul miksoludiek. An doare-skeul isfrugiek eo, hogen echui a ra war ar greizenn :

*si-do-re-mi-fa-sol-la-si*

3. An doare-skeul lokriek :

*la-si-do-re-mi-fa-sol-la*

*La* eo ar pennderez, *re* eo an derez tonek.

Ne dleer ket kemmeska an doare-skeul-se gant ar skeul isdoriek, ma 'z eo al *la* enni an derez tonek ha *mi* ar pennderez.

Daouzek doare-skeul hon eus bremañ (brasa, bihana, isdoriek, isfrugiek, isludiek ha suntono-ludiek, doriek, frugiek, doare-skeul kenta kan-plaen

Sant Gregor pe islokriek, ludiek, miksoludiek, lokriek).

An Ao. Duhamel a laka ouspenn tri doare-skeul all :

1. An doare-skeul brasa oc'h echui gant ar pennderez.

2. An doare-skeul brasa oc'h echui gant ar greizenn.

3. An doare-skeul bihana oc'h echui gant ar pennderez.

Hogen, niverus-tre eo, er sonerez klasek zoken, toniou brasa oc'h echui gant ar pennderez pe gant ar greizenn, ha toniou bihana oc'h echui gant ar pennderez, ha tremen a reont da veza toniou brasa pe vihana hepken.

Da evesaat eo ivez e c'hell beza ar *si* be-kornek pe be-blod en doareou-skeul gresian evel e kanplaen Sant Gregor. An hevelep tra a vez kavet er sonerez breizek. Da skouer, eun ton e doare-skeul kenta kan-plaen an Iliz a c'hell kaout eur *si* be-blod ; neuze n'eo nemet an doare-skeul isdoriek (*la-1-si-1/2-do-1-re-1-mi-1/2-fa-1-sol-1-la*) bet treuzlec'hiet e skeul-gan *re* (*re-1-mi-1/2-fa-1-sol-1-la-1/2-sib-1-do-1-re*). Hogen pa vez ar *si* be-kornek, e teu an doare-skeul da veza disheñvel diouz an hini isdoriek :

*re-1-mi-1/2-fa-1-sol-1-la-1-sik-1/2-do-1-re*
(*sik* o talvezout « *si be-kornek* »).

## 4. AR MENTADURIOU

Ar sonerez breizek a implij mentou n'oant ket nemeur implijet gant ar sonerez gouiziek : ment gant pemp pred, ment gant seiz pred. Ouspenn, n'eo ket ar mentou strollet atao dre beder evit ober ar frazennou sonerezel, evel gwechall er sonerez gouiziek. Alies e kaver frazennou gant teir, pemp, c'houec'h, seiz ment.



A-wechou, diou frazenn a zo enno an hevelep niver mentou, a ra etrezo eur frazennig hec'h-unan-penn, evel poziou 'zo er peziou-c'hoari gresianek.

Evel e Bro-C'hres ivez, e vez an toniou mentet diouz mentadur ar c'homzou. Ha didalvez n'eo ket marteze menegi amañ ez eo ar gwerzennou brezonek disheñvel diouz ar gwerzennou gallek e meur a zoare. Gwerzennou trizek pe bemzek troatad n'int ket dibaot er varzoniez vrezonek. Rannet e vezont evel-hen :

7 + 6, pe 6 + 7 ; 8 + 7, pe 7 + 8

En eun niverenn all « Gwalarn » em eus studiet ar pouez-mouez hag ar predou kreñv (niverenn 95-96, p. 110).

## 5. ROLL AN TONIOU BREIZEK BRUDETA

O renka a reomp diouz an doare-skeul :

Niverus-tre eo an toniou gant doare-skeul brasa. Menegi a c'heller « *Stourm an Tregont* » (Barzaz Breiz, p. XIV), « *Seziz Gwengamp* » (p. XX), an hevelep ton hag hini « *Rhyfelgyrch Gwyr Glamorgan* », a veze kanet e-pad Emgann Sant-Kast gant Breiziz ha Kembreiz (1758) (9), « *Ar Chouanted* » (p. XXX), « *Lez-Breiz* » (p. VII), deut da veza ton kanaouennou santel Sant Erwan, « *Hollaika* » (p. XXXVII), deut da veza unan eus danveziou

(9) Ton « *Sav Breiz-Izel* » eo deut da veza.

Meulgan Thielemans, « *An Diou Vreiz* », « *An Erminig* » (p. XV) skañv hag a ra goap eus ar bleiz hag an taro (da lavarout eo ar C'hallaoued hag ar Saozon, enebourien goz ar vro vreizek), « *Milinerez Pontaro* » (p. XXXVIII), ton klemmus ha leun a velkoni, « *Azenorig C'hlas* » (p. XIX), e *la* brasa, hag a echu gant ar pennderez *mi*, « *Distro Marzin* » (p. VII), e *la* brasa, hag a echu ivez gant ar pennderez *mi*.

E-touez an toniou dastumet gant Bourgault-Ducoudray, e c'heller menegi « *War Bont an Naoned* », « *Soubenn al Laez* », « *Disul Vintin* », ha dreist-holl « *An Anjeluz* ».

Dibaot eo er c'hanaouennou brezonek toniou gant an doare-skeul bihana a vremañ. Meur a don bihana a zo e Barzaz Breiz n'int nemet toniou isdoriek a zo bet uhelaet o seizvet derez gant an eilskrivagnerien n'anavezent ket mat an doareou-skeul gresian. Bezet a vezo, gant an doare-skeul bihana a vremañ e kaver skrivet meur a don er Barzaz. Da skouer, « *Diougan Gwenc'hlan* » (p. 11), pe, e dastum Bourgault-Ducoudray « *Silvestrig* », « *O pebez kelou* ». Ton « *Ar Baradoz* » a zo d'ezañ eun doare-skeul bihana e Barzaz Breiz (p. XLIV) hag eun doare-skeul isdoriek e dastum Ducoudray. O veza ma n'en em ziskouez ket ar seizvet derez e toniou 'zo evel « *Gwin ar C'hallaoued* » pe « *Koroll ar C'hleze* » (p. IV), « *An Tri Manac'h Ruz* » (p. XIV), « *An Ifern* » (p. XLIII), n'heller ket gouzout pe ez int bihana pe isdoriek.

E-touez toniou a zo sur isdoriek, bez' e c'heller menegi « *Droukkinnig Neumenoiou* » (p. VIII), « *Pennherez Keroulaz* » (p. XXIII), « *Son an Daol* » (p. XXIII), « *Jenovefa Rustefan* » (p. XXI), « *Ar C'hakouz* » (p. XXXVII), « *Kanaouenn an Anaon* » (p. XLIII), leun a enkrez spontus, hag a veze kanet e-pad an noz da C'houel an Anaon dre an hentou skubet gant an aveliou yen, « *Melezouriou Arc'hant* » (p. XXXIX), ken sioul, ken uhelsperedet, ken glan, ken distag diouz an traou douarel, hag a laka e linenn hesonek an den da brederia e linennou eun templ gresian.



N'ankounac'haomp ket « *Va douz Annaig* », dastumet gant Bourgault-Ducoudray.

Dibaot eo an toniou doriek (skeul-gan *mi* hep diez pe be-blod) : « *Pardon Sant-Fiakr* » (p. XXVI) ha « *Lavaromp ar Chapeled* » e dastum Bourgault-Ducoudray. An ton-mañ eo a zo marteze an hini kaera eus an holl doniou breizek.

E-touez an toniou a implij doare-skeul kenta ar c'han-plaen, hag a zo niverus a-walc'h, menegomp « *Marzin en e Gavell* » (p. VI), « *Kañv* », « *Kloareg Tremelo* », « *Mona* », « *Ar Skraperez* », dastumet gant Ducoudray.

Ducoudray en deus embannet ivez eun nebeut toniou frugiek : « *Ar Vaouez Tapet-Mat* », « *Me 'oa deut betek amañ* » ; isfrugiek : « *An Hader* », « *Pedenn an Arzoniz* », « *An Heol a Sav* » ; suntonoludiek : « *Kenavo d'ar Yaouankiz* ».

Er Barzaz e kaver eun ton ludiek, « *Seizenn Eured* » (p. XVIII), treuzlec'hiet e *re*, ha marteze eun ton miksoludiek, « *Son al Leur Nevez* » (p. XXXV).

Levr an Ao. Duhamel diwar-benn pemzek doare-skeul ar sonerez breizek a zo ennañ skoueriou eus an holl zoareou-skeuliou bet implijet gant ar sonerez breizek. Eur berlezenn a dalvoudegez vras eo

« *Kanaouenn Mesaerien Gerne* », gant an doare skeul lokriek.

N'em eus meneget amañ nemet an toniou kosa. Hogen kalz a doniou dudius a c'heller kavout e das tumou nevesoc'h.

## 6. EUR GERIG DIWAR-BENN KANAOUENNOU BREIZ-UHEL

Pa vez meneg eus kanaouennou breizek, e soñjer e kanaouennou Breiz-Izel. Kanaouennou Breiz-Uhel a zo tostoc'h da ganaouennou rannvroiou gall ar C'hornog : Poatou, Anjou, Normandi. Lavaret en deus Bourgault-Ducoudray ez int « *hanter-wad* ». Bez' ez eus, koulskoude, eun nebeut kanaouennou Breiz-Uhel a zo dudius hag a vez kavet enno evel eun hekleo eus kanaouennou Breiz-Izel. Menegomp « *Ancienne chanson de tisserands du pays de Loudéac* », « *Chanson de la Mariée* », « *Les sabots d'Anne de Bretagne* » (dastumet e 1880 e Saint-Sulpice-la-Forêt, tost da Roazon). An teir-se a gaver e dastum an Ao. Kerlann. Menegomp ivez « *Bonsoir Messieurs du Logis* », « *Buans de Noa* » (Morennou Nedeleg), kanaouennou Bro-Naoned. Meur a ganaouenn a Vreiz-Uhel a zo bet embannet gant ar C'homandant Le Grand en « *Annales de Bretagne* » (Kevrenn XVI, 1900-1901). An Ao. Choleau a zo o vont da embann eun dastum kanaouennou Breiz-Uhel.

Hag e tleer komz amañ eus kanaouennou Botrel (10). A dra sur, n'int ket bet skrivet e brezoneg, hag an toniou, a-wechou amprestet digant toniou breizek koz pe savet gant Botrel e-unan, a zo bet, re alies, savet pe aozet gant sonaozourien barizat na veizent ket ar spered breizek. Hogen, meur a ganaouenn eus Botrel a zo kaer-tre hag awenet gant eur wir garantez ouz hor Bro. N'ankounac'haomp ket e oa ganet Botrel e Breiz-Uhel. Fall e vefe tremen hep rei eun eñvor karantezus d'e ober.

(10) Botrel (1869-1925). Oberou : « *Chansons de Bretagne* », « *Clairons et Binious* », « *Chansons de la Fleur de Lys* », « *Chansons en Sabots* », « *Chansons en Dentelles* », « *Chansons des Clochers à jour* », h.a.

# PENNAD III

## SONEREZ AN DANSOU BREIZEK

### I. ISTOR

Ar vombard hag ar biniou a zo bet e boaz e meur a vro estreget e Breiz. Ar vombard a zo eur seurt « *hautbois* » hag anavezet-mat eo istor ar benveg-seni-se. Ar biniou a oa anavezet adalek an Henamzer. Ar C'hresianed a rae anezañ « *asc'haulos* » pe « *sumphoneia* » ; ar Romaned a rae anezañ « *tibia utricularis* ». An « *tibia utricularis* » a oa anezi eur sac'h ler koeñvet gant an aer. C'houezet e oa an aer gant eur gorzenn, hag ez ae er-maez dre eur gorzenn all, meur a doull enni. An « *tibia utricularis* » a veze implijet en arme ar Romaned. Neron, war a lavar Sueton, en dije c'hoariet anezi. Ar benveg-se a voe e boaz e-pad ar Grennamzer en hogos holl vroiou Europa. Bez' e raed anezañ « *cornemuse* » pe « *musette* » e Bro-C'hall, « *bag-pipe* » e Bro-Saoz, « *piob-mor* » e Bro-Skos, « *zampogna* » e Kalabria (Italia), « *gaita* » e Kalaikia (rannvro Bro-Spagn). Treset eo ar benveg war hen zournskridou evel levr-salmou Gorleston (1306), levr-salmou Loutrell (1330). E skeudenn a gaver er « *Minstrel's Gallery* » en Iliz-Veur Keresk (Exeter). Roueed Bro-Saoz o doa « *bag-pipers* » e-touez o servijerien. Herri VIII en doa « *bag-pipes* » gant korzennou olifant. E-pad ar 14-vet kantved e voe lakaet d'ar biniou eur gorzenn all, ar



c'hornboud, a roe eur son izel ha dibaouez. Diwezatoc'h, niver ar c'hornboudou a yeas war greski, hag ar biniou skosat en doe tri c'hornboud.

Er 16-vet kantved, ijinet e voe koeñvi ar sac'h gant eur vegin lakaet dindan ar gazel. E-giz-se e voe c'houezet « *musette* » Bro-C'hall, « *bag-pipe* » Iwerzon, Northumberland hag Izelzouarou Bro-Skos (Lowlands), « *gaita* » Bro-Galaikia.

« *Bag-pipe* » Uhelzouarou Bro-Skos (Highlands), « *biniou* » Breiz ha « *zampogna* » Bro-Galabria a gendalc'has da veza c'houezet dre c'henou ar c'hoarier.

E-pad ar 17-vet kantved e voe brudet-tre ar « *musette* » e Bro-C'hall (11). Implijet e voe e laz-sonerez Loeiz XIV gant Lully. Diskleriet e voe gant an Tad Mersenne en e levr « *L'Harmonie Universelle* », gant Borjon (« *Traité de la Musette* », Lion 1672, gant skeudennou) ha gant L'Hoteterre (« *Méthode pour la Musette* », Paris 1737). Mont a reas er-maez a voaz e Bro-C'hall en eil darn an 18-vet kantved.

Er c'hontrol, en amzer-se eo e teuas ar biniou da veza boaziet e Breiz. Anat e oa anezañ diagent, er 16-vet kantved e Breiz (12), hogen ne veze ket implijet ken alies hag en 18-vet kantved.

E penn diweza an 18-vet kantved hag en 19-vet kantved, ar vombard hag ar biniou a zeuas da veza klevet en holl festou breizek ; euredou, pardoniou. Brudet-tre e voe eun nebeut sonerien : Matilin an

(11) Ar « *musette* » en doa pevar pe bemp kornboud ha daou levriad.

(12) An Ao. F. Guilly, noter e Pleiben, en deus eur banell gizellet koz, warni eur biniaouer gwisket e dilhad boaziet er 16-vet kantved.

Dall, a c'hoarias dirak ar roue Loeiz-Fulub, e Paris (mervel a reas e 1857, losket en e di) ; Bornugat, eus Gwened, marvet e 1869. Meur a genstrivadeg a voe dalc'het, da skouer e Gwened (1891), e Brest (1895). Ar viniaouerien a veze galvet ivez evit goueliou 'zo e Breiz-Uhel (redadegou Sant-Brieg ha dañsou pardon Monkontour). E 1889, Kellien a eilskrivas 27 ton evit ar vombard hag ar biniou el levr « *Chansons et Danses des Bretons* ». Diwezatoc'h e voe embannet 148 ton-koroll gant Alfred Bourgeois, a zisklerias ar biniou. An 48-vet rejimant war droad (Gwengamp) en doe, adalek 1900 betek 1905, c'houec'h bombarder ha c'houec'h biniaouer e-touez e sonerien (13). Graet e veze ivez biniawou gant gomgwevn evit ar vugale.

Koulskoude, n'oa ket ar biniou e boaz e Breiz-Izel a-bez. N'oa biniaouerien nemet e Bro-Wened hag e Bro-Gerne ; n'oa ket anezo e Bro-Leon pe e Bro-Dreger. Hogen, bez' e oa biniaouerien en eun darn vihan eus Breiz-Uhel (Mur, Loudieg).

Bremañ, dibaot-tre eo aet ar sonerien viniou pe vombard. Lakaet e vez d'ober en o lec'h an akordeoñs pe ar « *fono* ». Ar C'helc'hiou Keltiek a striv evit adlakaat en enor hor binviou-seni koz. Klevet em eus meur a wech Mateo ha Job Ar Gall, eus Gwareg, bombarder ha biniaouer dispar a c'hoari bep sul e lec'h pe lec'h e goueliou aozet gant Kelc'h Sant-Nikolaz-ar-Pelem, « *Kanerien ar Pelem* », renet gant an Dimezell Rivoallan. E Paris, an Aotrounez Ar

(13) Meur a vombard ha biniou, bet gwechall implijet gant sonerien an 48-vet rejimant, a zo bremañ e ti an Ao. Komandant a Vellaing e Gwengamp.



Menn ha Dorig Le Voyer a oberiata bombardou ha biniawou (breizek ha skosat).

## 2. AR VOMBARD

Ar vombard a zo eur benveg e beuz pe ebena, gant c'houec'h toull a c'heller serri gant bizied an daouarn (2-vet, 3-vet, 4-vet). Ar benveg en deus eun dioulañchenn. Pa vez serret an holl doullou ha c'houezet gant ar soner, e klever eur son-diazez. Ar son-se n'eo ket an hevelep hini en holl vombardou. Alfred Bourgeois a lavar ez eo eur *sol* (14) ; Kellien a lavar ez eo eur *si* ; klevet em eus bombardou e *la* pe be-blod. Pa vez digoret an toullou (an holl pe darn) e c'heller ober ar skeul-gan adalek ar son-diazez betek e useizvedenn. An darn vuia eus ar bombardou o deus eur seizvet toull evit rei an derez bresk a-is ar son-diazez. Pa vez kreñvaet ar c'houez, e klever kensonennou (eun eizvedenn a-us an eizvedenn genta). Dibaot eo, avat, ar sonerien a c'hell c'houeza kreñv a-walc'h evit rei ar c'hensonennou-se.

Diaes-tre eo diskleria embregerez ar vombard. Pep bombard a zo eun doare d'ezi hec'h-unan d'hec'h embreger. Ar soniou a vez uheloc'h pe izeloc'h hervez ma vez an toullou tost pe dostoc'h an eil ouz egile. Bez' e c'heller izelaat eun notenn gant sacha eun tammig war al lañchenn, dre an diouweuz. Ret eo ober e-giz-se evit mirout ouz an notennou da zont direiz.

Soniou ar vombard a c'hell beza liammet pe distaget diouz ma karer. An toniou-bombard embannet gant Alfred Bourgeois a vez skrivet gant *re* da son-

(14) Eilvet linenn alc'houez *sol*.

diazez. Evel just, an ton a vez treuzlec'hiet gant ar vombard pa vez he son-diazez eur *sol*, eul *la*, pe eun notenn all. Ar vombard a zo, evel meur a venveg-seni dre avel eur benveg-seni treuzlec'hier.

A-hend-all, an darn vuia eus ar sonerien-vombard n'ouzont ket lenn sonerez. Klask a reont c'hoari war o binviou-seni an toniou o deus klevet dre doulbaba.

Oberennou arzek e oa alies ar bombardou koz. Enskantet int a-wechou gant staen, arc'hant, olifant pe askourn.

## 3. AR BINIOU

Ar biniou a zo ennañ peder darn : eur sac'h ler, a vez koeñvet o c'houeza dre eur gorzennig (ar sutell), an aer o vont kuit dre diou gorzenn. Unan anezo a zo enni c'houec'h toull (eun toullig all a zo da ober an derez bresk a-is d'ar son-diazez) ; bez' he deus eun dioulañchenn. Heñvel an embregerez ouz hini ar vombard e meur a zoare. Al levriad a reer anezañ. Bez' e c'heller ober gantañ eun eizvedenn a-us d'ar son-diazez (hag an derez bresk a-is). Son-diazez al levriad a zo eun eizvedenn a-us da son-diazez ar vombard. Kendoniet e tle beza ouz ar vombard, dre hiraat pe verraat ar varilhig a stag anezañ ouz ar sac'h.

Da evesaat eo n'heller ket ober notennou distag gant al levriad. Liammet e vez atao ar soniou dre ma tremen an aer diehan dre al levriad en eur vont ermaez eus ar sac'h. N'eo ket al levriad a-stok war-eeun ouz an diouweuz, evel er vombard. N'heller ket eta ober adnotennou. En o lec'h e vez graet « ripipiou » (ger poblel evit notennouigou, notennou kinkla) dre zigeri ha serri buan-tre unan eus an toullou.

N'em eus lavaret netra c'hoaz eus an teirvet kor-



zenn, ar c'hornboud, eun hir a gorzenn, enni eun unlañchenn, hag a ra eur son izel diehan ha digemm (diou eizvedenn a-is d'ar son-diazez). War astenn-diastenn eo hag e c'hell beza toniet gant ar vombard.

Kellien a lavar en e levr (Kanaouennou ha Dañsou ar Vrezoned) n'eo ket kendoniet reiz ar vombard hag ar biniou. Bez' e c'hell degouezout dre ma n'eo ket sonerien ar biniou sonerien desket, hogen klevet em eus ivez bombardou ha biniou kendoniet en eun doare mat a-walc'h. Ar bombarder eo a zo penn ar c'houbl (bombarder ha biniaouer a c'hoari a-gevret atao).

Ar biniawou koz a oa kizellet hag enskantet gant danvez talvoudus evel ar bombardou.

Eur ger evit echui war deveradurez ar ger « *biniou* ». Deveret e c'hell beza eus ar ger benveg (a vez deveret e-unan eus ar ger latin « *beneficium* »). Deveret e c'hell beza kenkoulz eus ar ger kembraek « *beny* », a dalvez da liester evit « *korn* ». Eur brezegenn ouiziek-tre a zo bet graet e miz du 1936 gant an Ao. Ernault er « *Société d'Emulation des Côtes-du-Nord* », e Sant-Brieg, diwar-benn deveradurez ar ger « *biniou* ».

## 4. STUMM SONEREZ AN DANSOU BREIZEK

Ne lavaran amañ netra eus an dañsou breizek, ken kaer ha ken dudius. Ar re o deus c'hoant deski dañsal a c'hello lenn levr an Itron Galbrun, « *La Danse Bretonne* », a zo ennañ komzou ha toniou an dañsou ha taolennou ar paziou. Eur ger hepken a lavarin diwar-benn sonerez an dañsou breizek.

Disheñvel eo diouz sonerez ar c'hanaouennou e meur a zoare :

1. Da genta, n'hell ket kaout mentaduriou dishual ar c'hanaouennou. Bez' e tle klota ouz paziou ar gorollerien, hag evit se, e tle e ventadur beza reiz-tre ha karrezek. Ne vez ket implijet eta evit an dañsou estreget mentou 2/4 ha 6/8. Hag an toniou a zo enno ivez diou frazenn sonerezel gant eiz ment e pep unan.

2. Da c'houde, n'hell ket al linenn hesonek beza ken liesdoare hag er c'hanaouennou. Astenn ar vombard hag ar biniou n'eo nemet eun eizvedenn (gant an derez bresk a-is ar son diazez ouspenn). An darn vuia eus an toniou-koroll a zo en doare-skeul brasa, bihana, pe e doare-skeul kenta kan-plaen Sant Gregor. A-wechou, ar vombard hag ar biniou a ra gant eun doare-skeul diouto o-unan, ha na vez ket implijet evit ar c'hanaouennou :

*re-mi-fa-sol-la-si-dod-re*

A-wechou e vez diez an *do* a-is d'ar son-diazez, hag e vez be-kornek an *do* a-us d'ar son-diazez.

Daoust d'ezi da c'hellout ober gant ar skeul-gan hollzerez, n'implij ket ar vombard (nag ar biniou) an doare hollzerez. An hevelep tra evit ar c'hanaouennou (nemet eun direizder pe zaou).

3. Lavaret em eus e vez azdoublet ar vombard gant ar biniou a eun eizvedenn. Hogen, pa sav ar vombard a-us d'hec'h eizvedenn genta, en em gav neuze a-unson gant ar biniou. O veza ma n'eo ket plijus-tre, e ra ar biniou eun eiladurig. Dibaot eo, avat.

Ar gwir eiladur a vez graet gant kornboud ar biniou, a ra eur son izel diehan ha digemm, ar pez a anver eun « *dalc'h-son* » er skridou-kentelia war ar gensonouriez. Eun eiladur diglok-tre hag untonek



eo, evel just. A-wechou ez implijer an daboulin vihan o skei ar predou kreñv.

4. En diwez, da evesaat ez eus ne vez ket alies reiz soniou ar vombard hag ar biniou. Estren int a-wechou diouz soniou ar skeul-gan keithederezel (kevrennadur an eizvedenn etre daouzek hanter-donenn par kenetrezo en doare ma vez *do* diez keit ha *re* be-blod, *sol* diez keit ha *la* be-blod, h.a.). Setu perak, marteze, sonerez ar biniou a zo ennañ eun dudi iskis (15).

(15) Setu perak ivez en deus ar c'hornboud-bemolc'h an hevelep dudi iskis (ar *fa* a zo etre *fa* naturel ha *fa* diez).

## PENNAD IV

# DAREMPREDOU AR SONEREZ-POBL HAG AR SONEREZ GOUIZIEK

Sonerez ar bobl a vez skoazellet bremañ gant ar sonerez gouiziek a ro eiladuriou d'ezañ. Diwar eskemm e tegemer ar sonerez gouiziek digant sonerez ar bobl e-leiz a zanvez fresk ha dudius, ha dre se e teu da veza adnevezet.

## I. EILADUR AR C'HANAOUENNOU-POBL

Daoust hag ez eo eun dra vat eila toniou ar c'hanaouennou brezonek ? Ne vezent ket eilet, a dra sur, pa vezent kanet en tiegez, pe war ar maez, e-pad an nozveziadou pe e-pad amzer an eost. Hogen, pa vezont kanet en eur sal sonadegou, pe en eur saldegemer gant eur c'haner pe eur ganerez, e vefe re wan o mouez pa ne vefe ket eilet gant eur benveg bennak, piano pe delenn. Harpa a ra ar piano ar vouez, pinvidikaat a ra an heson gant ijin ar c'hensonerez hag ar c'hendonerez (16). Nac'h an araokaat

(16) Da evesaat eo na vefe ket kemmesket ar ger « *kensonerez* » (harmonie) gant ar ger « *kendonerez* » (contrepoint). Ar c'hensonerez a laka a-gevret meur a son evit ober liessoniou oc'h en em heulia kenetrezo. Ar c'hendonerez a laka eun ton, eun heson war eun heson all (pe zaou, pe zri, pe vuioc'h).



e vefe difenn eiladur ar c'hanaouennou brezonek ouz ar sonerien a vremañ. Kaer ha dudius eo ivez eul lazkana gant diou, teir pe beder c'hevrenn, gant ma vefe merzet mat ton ar ganaouenn, gant na vefe ket mouget gant ar c'hevrennou all. Diaesoc'h eo eila eur ganaouenn gant moueziou eget gant eur benvegseni, dre m'o deus ar moueziou eun tammig an hevelep liou-son. Er c'hontrol, n'hell ket beza kemmesket liou-son ar piano gant hini ar vouez, ha merzet kaer e vez ton ar ganaouenn kanet gant ar c'haner.

Eur gudenn all eo : penaos e tleer eila toniou a vez implijet enno doareou-skeul gresian ? Nevez deut n'eo ket ar gudenn-mañ. Studiet ez eo bet pell 'zo evit eiladur kan-plaen Sant Gregor. Betek an eil darn eus an 19-vet kantved ha diwezatoc'h c'hoaz awechou, e veze an toniou-se eilet en hevelep doare ha toniou brasa pe vihana, gant liessoniou kenson pe zison, gant treuzskeuliaduriou, gant implij an diezou hag ar be-blodou, gant holl zoareou ar c'hensonerez pe ar c'hendonerez. Toniou doare-skeul kenta ar c'han-plaen a veze eilet en hevelep doare ha toniou e *re* bihana, da lavarout eo, gant implij an *do* diez. An hevelep tra evit an doare-skeul isdoriek, a oa eilet evel skeul-gan *la* bihana, h.a. E 1855 e voe embannet gant Niedermeyer eul levr a bouez, « *Traité théorique et pratique d'accompagnement du plain-chant* », hag a roas reolenn-diazez eiladur ar c'han-plaen : arabat eo implij er c'hensonerez notennou na vez ket kavet e doare-skeul an heson (pa vez eun doareskeul gresian). Reolennou all a roe Niedermeyer : difenn a rae implij al liessoniou dison ; lakaat a rae eul liesson dindan pep notenn an heson, ar pez a rae eun eiladur re bounner. Bez' e c'heller bremañ implij

meur a liesson dison (dreist-holl liesson a seizvedenn vihana ; al liesson a seizvedenn a bennderez, avat, a dleer tremen hepzañ, rak rei a ra santadur an doare-skeul brasa pe vihana a vremañ (17). Ne lakaer ket ken eul liesson dindan pep notenn ; implij a vez graet eus notennou-tremen, broudeüriou, breskennou, h.a., ar pez a laka an eiladur da veza skañvoc'h. Hogen, ar reolenn-diazez (arabat implij notennou estreget re an doare-skeul) a vez heuliet, war-bouez eun nebeut direizderiou. An toniou brasa ha bihana, evel just, a c'hell beza eilet gant holl zoareou ar c'hensonerez hag ar c'hendonerez, gant liessoniou kenson pe zison, treuzskeuliaduriou, h.a.

Eiladuriou kenta an toniou breizek n'oant ket mat-tre, dre ma n'ouie ket ar sonaozourien reolennou eiladur an doareou-skeul gresian. E-giz-se, ne garan ket kalz eiladuriou toniou Barzaz Breiz embannet en Alamagn gant Silcher (1789-1860) er bloavez 1841, pe e Bro-Saoz gant Mrs. Taylor e 1865, e penn diweza al levr embannet gant he fried Tom Taylor (Ballads and Songs of Brittany, London, 1865).

Bourgault-Ducoudray, avat, en deus savet eiladuriou dispar evit an toniou dastumet gantañ. An hevelep tra evit an Aotrounez Ladmirault, Duhamel (a vefe, d'am meno, eiladur an « *Dalc'h Soñj* » e bennober brasa) ha kalz a sonaozourien a vremañ (An Dimezell Brelet, an Aotrounez Mayet, Brissat, Arnoux, Guillermit, Morellec, h.a.).

(17) N'eo ket dison, koulz lavaret, al liesson-se ; hogen ar bevarvedenn gresket a zo ennañ, hag a veze anvet « *diabolus in musica* » gant sonerien an Grennamzer, pa zegas eur santad a c'hoantegez, ha na glot ket ouz eiladur ar sonerez gresian pe gan an Iliz.



## 2. DANVEZIOU, DOAREOU-SKEUL HA MENTADURIOU AR C'HANAOUENNOU-POBL IMPLIJET ER SONEREZ GOUIZIEK

Kalz sonaozourien, ha n'int ket holl ganet e Breiz, o deus kemeret danveziou an toniou-pobl breizek evit o sonerez. Re all ha na gemerent ket an toniou o-unan o deus implijet doareou-skeul ha mentaduriou ar sonerez-se. Evel-se, freskaet hag adnevezet eo bet ar sonerez gouiziek, n'ouie ket ken, e diwez an 19-vet ha derou an 20-vet kantved, penaos kroui eun dra bennak nevez, hag a glaske re alies en em nevezi gant liessoniou dison-kenañ, pe gant pep seurt sotoniou hag istrogellou a liestoniez pe a zidoniez (18). Eürus ar sonaozourien o deus lezet a-gostez an nevezintiou fall-se hag o deus kavet gwelloc'h nevezintiou yac'h an hesoniou, an doareou-skeul hag ar mentaduriou nevez. N'eus ket a sonerez da veza roet kement a skoazell d'ar sonaozourien a-vremañ hag ar sonerez keltiek, nemet ar sonerez rusian hag ar sonerez gresian. An tri sonerez-se a zo evel teir sterenn gaer o ren ar sonaozourien war moriou an amzer da zont.

N'eo ket souezus eta ez eo ar sonaozourien vreizek e-touez ar re wella eus ar sonaozourien vremañ. N'heller ket rei amañ o anoiou-holl. Ar re vrudeta hepken a c'hellin menegi. N'ankounac'haomp ket, da genta, hag int maro, an ograourien dispar, Thielemans ha Charlez Collin, hag a voe marteze ar re genta da implij en o oberou danveziou an toniou breizek. Komzet em eus diwar-benn Thielemans hag e veulgan « *An Diou Vreiz* ». Charlez Collin, ganet

(18) « *Liestoniez* » a ran eus ar ger gallek « *polytonalité* », ha « *didoniez* » eus ar ger « *atonalité* ».

e Sant-Brieg e 1827, marvet e Sant-Brieg e 1911, a voe ograouer Iliz-Veur Sant-Brieg e-pad 64 bloaz (1845-1909). Diskibl Lefébure-Wely, ograouer brudet, ha Cavaillé-Coll, ijiner-ograou meur, e oa bet. Priz-meur Rom a yeas gantañ e 1857. Aozet en deus, e-touez e-leiz a sonerez-ograou, tri dastum peziou-ograou, toniou breizek o danvez : « *Cantiques bretons* » (1876), « *Chants de la Bretagne* », « *Echos religieux de la Bretagne* ». Meur a don, tennet eus Barzaz Breiz, a gaver enno : Ar Baradoz, An Ifern, An Erminig, An Aotrou Nann, An Tri Manac'h Ruz, Ar Rannou, Ar Chouanted, Kan-Bale Arzur, h.a.) Dudius hag aelel eo dreist-holl ar peziou niverennet 22, 23 ha 30 en e zastum « *Chants religieux de la Bretagne* ». E doare-skeul kenta ar c'hanplaen int, hag eilet int ouspenn gant eun arz eeun ha gouiziek war eun dro, ma n'heller ket mont dreist. Mab hena Charlez Collin a zo ograouer Iliz-Veur an Itron-Varia e Roazon ha sonaozour brudet.

Lavaret ez eus bet diagent eur ger eus oberou Ducoudray, a zo brudet dreist-holl evit e zastumou sonerez gresian ha keltiek ; hogen aozet en deus ivez meur a ober all talvoudus-meurbet. E oberou brasa am eus meneget.

An hini kosa eus ar sonaozourien vreizek eo an Ao. Guy Ropartz (19), ganet e Gwengamp e 1864. Eur mestr dispar all eo an Ao. Ladmirault (20), ganet e 1872, hag a zo anezañ ivez eur brogarour mat (gan-

(19) E-touez meur a oberenn ouiziek e tleer menegi an hini vreizeka : « *Au pied de l'autel* », 60 pez-ograou, meur a unan war doniou a Vreiz.

(20) « *Suite bretonne* », « *Rhapsodie gaélique* », « *Myrdhin* », h.a.



tañ eo bet graet geriadurig kenta ar geriou sonetañ e brezoneg). Ha piou n'anavez ket an Aotrounez Rhené Bâton, ganet e 1879 e Courseulles, e Normandi, hogen breizek-tre e ober dudius « *En Bretagne* » (21), Moreau, Ar Flemm, an Itron de Faye-Jozin ? Ha n'hellan rei anoiou nemet eus ar re vrudeta.

Troet o deus holl e yez sonerezel ene, doare-beva, maeziadou o bro vuia-karet hag uhel-meurbet o deus dalc'het he banniel.

(21) Eun heulienn eo evit laz-sonerez, enni « *Pardon Landevenneg* ».

## PENNAD V

# AR SONEREZ BREIZEK E-KENVER SONEREZ BROIOU KELTIEK TRAMOR

### 1. BINVIOU-SENI KELTIEK : BINIOU SKOSAT, IWERZONAT ; TELENN GEMBREAT.

I. Ar biniou skosat (« *bag-pipe* » e saozneg, « *piobmor* » e gouezeleg) a zo brasoc'h eget hor biniou-ni. Eiz toull en deus al levriad (« *chanter* » e saozneg). Notennou al levriad a zo : *sol* (2-vet linenn, alc'houez *sol*), *la, si, do, re, mi, fa, sol, la*. *La* eo ar son-diazez. An *do* hag ar *fa* a zo uheloc'h eget *do* naturel ha *fa* naturel ; hogen izeloc'h int eget *do* diez ha *fa* diez. Mentet eo bet o uhelder gant an naturoniourien. Soniou dishenvel diouz re ar skeul-gan keithederezel int. Gant embregerez diaesoc'h, e c'heller ober an holl notennou, diez pe be-blod. Ne vez ket implijet, avat, e sonerez klasek ar biniou skosat notennou estreget ar re meneget amañ diaraok. Sonerez ar biniou skosat a ra gant meur a notennig (notennou bresk ha broudeüriou) a bep seurt, dre nesdereziou pe dre belldereziou. Ar biniou skosat en deus tri c'hornboud ; an hini brasa a ra eul *la* (diou eizvedenn a-is da son-diazez al levriad) ; ar re vihana a ra ivez eul *la* (eun eizvedenn a-is da son-diazez al levriad). A-wechou int klotaet diouz ar bempvedenn ha diouz an eizvedenn, e-lec'h beza klotaet diouz an eizvedenn hepken. « *Drones* » a raer anezo e saozneg.



Dastumet eo bet pell 'zo toniou-biniou e Bro-Skos : « *Avis for Scotch Bag-Pipes* », gant Patrick Macdonald (1784), dastum ar C'habiten Niel Macleod, e-lec'h ne voe ket skrivet an notennou war ar bemproudenn, hogen anvet gant anoiou gouezelek (« *hodroho* », « *hanahin* », « *hiechin* », « *hiachin* », h.a.), dastum Ulleann Ross, « *bag-piper* » ar rouanez Viktoria, dastum Gley, Reizou gant Donald Macdonald, Angus Mackay, « *Logan's Complete Tutor for the Highland Bag-Pipe* » (Logan and Co., Ltd. Aberdeen) ; h.a.

Implijet e vez ar biniou skosat e rejimantou skosat an Uhelzouarou.

2. Ar biniou iwerzonat (Union Pipe) a zo dishenvel diouz ar biniou skosat e meur a zoare. Koeñvet e vez ar sac'h dre eur vegin lakaet dindan ar gazel. Eiz toull en deus hag eiz alc'houez ivez, evit gallout ober diou eizvedenn hollzerez. Kornboudou en deus, evel just, hag ivez « *regulators* », a c'heller ober ganto eun nebeut liessoniou. Dournataet e vez ar « *regulators* » gant ar meud.

3. Eur benveg-seni keltiek all eo an delenn. Ne vez ket nemeur implijet bremañ, e Kembre zoken. Eus an delenn goz, gant he zeir renkad kerdin, eo e komzan. Rak an delenn droadikellek a vez pleustret brezmañ e Bro-Gembre evel e lec'h all. An delenn goz (hini ar barz dall Griffith, a voe klevet e Kendalc'h Hollgeltiek Sant-Brieg e 1867) a oa bihanoc'h eget an delenn droadikellek. He diou renkad kerdin diavaez a oa evit an notennou naturel ; ar renkad diabarz a oa evit an notennou diez ha be-blod. Sonerien 'zo o deus, en amzer-vremañ, klasket adveva ar benveg-seni-se.

## 2. KANAOUENNOU KEMBRAEK. — EISTEDDFODAU. — PENILLION

Ar c'hanaouennou kembraek brudeta e Breiz eo, diarvar, ar re zastumet hag embannet e 1873 gant ar sonaozour Brinley Richards (« *Songs of Wales — Caneuon Cymru* »). Eur sonaozour a zoare hag eur brogarour a oa anezañ. Bez' e soner c'hoaz e Bro-C'hall hag e Bro-Saoz e « *Huñvre ar Baleer-Bro* » hag e « *Ganaouenn an Abardaez* ». E dastum Brinley Richards e oa bet savet ar c'homzou dreist-holl gant ar barz Ceiriog Hughes.

Setu amañ ar c'hanaouennou anavezeta e Breiz :

« *Toriad y Dydd* » (Tarz an Deiz). N'ouzon ket perak, n'eo ket an destenn saoznek troidigez an destenn gembraek, hogen eur varzoniez all : « *Taliesin's Prophecy* » (Diougan Taliesin).

« *Rhyfelgyrch Gwyr Glamorgan* », an hevelep ton ha « *Seziz Gwengamp* » ha « *Sav Breiz-Izel* ».

« *Dafydd y Garreg Wen* », a gaver ivez e « *Pevarzek Heson Geltiek* » Bourgault--Ducoudray.

« *Rhyfelgyrch Gwyr Harlech* » (ton « *An Erminig* » gant Taldir), « *Llwyn Onn* » (Ton « *An Tri Anjeluz* » gant Taldir), « *Nos Calan* » (ton « *Nozvez Kalanna* », barzoniez savet gant an Ao. d'Herbais), ha « *Ar hyd y Nos* » (A-hed an Noz), eur seurt meulgan d'an noz, a zo kaer-kenañ (kenta danvez ar meulgan « *An Diou Vreiz* » eo).

Eiladuriou eeun ha plijus a zo bet savet gant Brinley Richards. Evel ma weler, kemeret eo bet meur a don kembreat evit barzonegou brezonek savet diwezatoc'h.

Koz-tre eo meur a don dastumet gant Brinley



Richards ; hogen, kemmet int bet en 18-vet kantved, e meur a zoare, gant telennourien an amzer-se, diouz blaz an amzer. Hag i kaer-tre, n'int ket ken divoutin hag ar re vrezonek ; rak heñveloc'h int ouz ar sonerez gouiziek, hini Haendel, da skouer. An doareou-skeul gresian ne vezont ket implijet, koulz lavaret.

Kembreiz a zo bet a-viskoaz desket-mat war o yez. An dudjentil hag ar vourc'hizien n'o deus nepred dilezet yez o bro, evel e Breiz. An dud paoura ivez, a oar lenn, skriva ha komz o yez en eun doare reiz, rak desket e vez ar c'hembraeg en holl skoliou ; hag en amzer na veze ket desket ar c'hembraeg er skoliou, e veze desket d'ar vugale e Skol ar Sul gant ar vinistred Vetodist, a saveteas ar yez. Ouspenn, abaoe meur a gantved, e vez dalc'het bep bloaz an « *Eisteddfodau* », kenstrivadegou barzoniez ha sonerez darempredet gant kalz a dud deut eus holl lodennou ar vro. Lennegel eo eta ar yez kembraek, gouiziek eo ar sonerez kembreat (Abaoe an 12-vet kantved e oa anavezet e Bro-Gembre ar genvouezelez). Hogen, abaoe tregont pe daou-ugent vloaz e tastumer kanaouennou kembraek, deut betek ennomp a c'henou da c'henou, hep beza skrivet, hag a zo heñvel a-walc'h ouz ar c'hanaouennou brezonek (Da welout : embannaduriou ar « *Welsh Folk Song Society* »).

Eun nebeut toniou a zo bet embannet e Breiz gant an Ao. Duhamel (Mélodies kymriques) : « *Ym Mhontypridd mae 'nghariad* », « *Lliw'r Heulwen* », « *Tra bo dau* », « *Y Cariad Cyntaf* », « *Lliw Gwyn Rhosyn yr Haf* ».

Eun dra espar er sonerez kembreat eo an « *penil-*

*lion* ». Ar soner a c'hoari gant an delenn eun ton anavezet-mat, hag a gan war eun dro eun ton a ra kendonerez gant ton an delenn. Ar gevrenn izela eo hini an delenn, ar gevrenn uhela eo hini ar vouez. Primanao eo, peurliesa, ar « *penillion* ».

Didalvez n'eo ket, evit peurechui, lavarout ez eo ton « *Bro Goz va Zadou* », hor c'han broadel, ton ar c'han broadel kembraek « *Hen Wlad fy Nhadau* ». Savet e voe ar c'homzou kembraek e 1856, gant Evan James, eur barz eus Pontypridd. James James, e vab, a savas an ton. Ar c'homzou brezonek a zo bet aozet gant an Ao. Jaffrennou-Taldir e diwez an 19-vet kantved.

### 3. KANAOUENNOU SKOSEK. SONEREZ AN INIZI GALL. AR SKEUL-GAN PEMPSONEK

N'anavezer ar c'hanaouennou skosek e Breiz, koulz lavaret, nemet dre zastum Bourgault-Ducoudray (*14 Mélodies Celtiques*), a zo ennañ meur a ganaouenn a Vro-Skos, gant komzou saoznek ha gallek. N'eus ket a gomzou gouezelek en dastum-se. Ret eo lavarout ivez n'eo ket an holl ganaouennou skosat kanaouennou gouezelek. Kalz anezo a zo bet savet en Izelzouarou (Lowlands), e-lec'h ma komzer eur rannyez saoznek, evel ma komzer e Breiz-Uhel eun trefoedach gallek.

Bezet a vezo, an toniou dastumet gant Ducoudray a zo kaer-dreist. Piou n'en deus ket klevet « *Roy's Wife of Aldivalloch* », klemvan leun a hiraez hag a c'hlac'har, pe « *Auld Robin Gray* », pe « *Barbara Allen* », maronad dispar ?



Eun nebeut toniou all a vez anavezet-mat : « *Loch Lomond* » (ton « *En tu all d'ar Mor Bras* » Taldir), « *Auld Lang Syne* » ( embannet gant an Ao. Camille Le Mercier d'Erm e « *Les Hymnes Nationaux des Peuples celtiques* »).

Eun dra espar er sonerez gouezelek eo ar skeul-gan pempsonek : *fa-sol-la-do-re*. Bez' e c'hell beza dispennet pe treuzlec'hiet. Dibaot eo an toniou savet gant notennou ar skeul-gan pempsonek hepken, war an douar-bras da vihana, rak en Inizi Gall (pe Hebridez) e vez kavet kalz toniou pempsonek. Darn anezo a zo bet embannet gant Mrs. Kennedy-Fraser (« *Songs of the Hebrides — Sea Tangle* »). Studiet int bet gant an Ao. Duhamel en eul levr gouiziek embannet e 1916 e levrdi Rouart et Lerolle, Paris.

E Bro-Skos kreizdouarel zoken, e kaver meur a don ha n'int ket pempsonek a-bez, hogen enno meur a frazenn bempsonek (Da evesaat eo ez eo pempsonek en e bez an ton « *Auld Lang Syne* »).

Ar skeul-gan pempsonek a zo bet implijet gant kalz poblou e-pad an Henamzer. Kavet e vez bremañ e Bro-Skos, en Iwerzon, e Bro-Sina, gant Indianed Amerika. Ar gelc'hgelaouenn « *Conferencia* » he deus embannet e niverenn ar I-a a Here 1936 eul lusellerez indian a zo savet gant notennou ar skeul-gan pempsonek hepken.

An doareou-skeul gresian a vez implijet ivez awechou er sonerez skosat.

### 4. KANAOUENNOU IWERZONEK. « IRISH MELODIES » THOMAS MOORE

Tregont vloaz a-raok Barzaz Breiz e voe emban-

net eul levr a roas brud vras d'ar sonerez iwerzonat dre ar bed holl, an « *Irish Melodies* » (1804-1837). Ar barz ha brogarour Thomas Moore (1779-1852), a zo ivez oberour meur a varzoniez dudius (da skouer : « *Lalla-Rookh* », barzoniez reterel, — 1817), en doa savet peziou-barzoniez eus ar c'haera, entanet-holl gant karantez e vro, koun he brud tremenet (« *long-faded glories* »), spi en amzer-da-zont, estlamm ouz kaerder an natur, entanet ivez, ret eo hen lavarout, gant eun tech d'ar blijadurez eun tammig re romantel. Peziou-barzoniez Thomas Moore a oa savet war doniou iwerzonat koz ; eilet oa bet an toniou gant ar sonaozour Stephenson, eur mignon da d-Thomas Moore. N'anavezed ket en amzer-se e pe zoare e tlee an toniou keltiek beza eilet, ha setu perak, re alies, ne glot ket an eiladur ouz doare-skeul an heson. Da skouer, an ton « *Shall the Harp then be silent* », ton eur barzoneg koz, « *Macfarlane's Lamentation* », hag heñ pempsonek a-bez, a zo eilet gant eur sonerez hollzerezel.

Kalz eus toniou an « *Irish Melodies* » a zo anavezet e pep lec'h : « *The Last Rose of Summer* », « *Let Erin Remember* », deut da veza kan broadel Iwerzon, hag implijet diwezatoc'h evit an « *Dalc'h Soñj* » brezonek, « *The Minstrel's Boy* », deut da veza ton an « *Daou Soner Landevant* », h.a.

Beza a-walc'h e vije bet kemmet an toniou koz e doare pe zoare gant kenlabourer Thomas Moore, evel ma 'z eus bet graet evit an toniou kembreat.

Hogen, meur a zastum all a zo bet embannet en Iwerzon. Menegi ne ran nemet hini Joyce, « *Ancient Irish Music, Comprising One Hundred Airs hitherto Unpublished* ». An toniou koz a zo bet miret gwel-



loc'h, war a gredan, eget e levr Thomas Moore. An eiladuriou aozet gant ar C'helenner Glover a zo eeun ha lakaet da glota mat ouz an hesoniou (da evesaat eo ez eus eun nebeut frazennou sonerezel hep kensonerez pe gendonerez, azdoublet eo bet an hesonenn war an is-eizvedenn (22). Ouspenn, e levr Joyce ez eus meur a don-koroll, « *Reel* », « *Horn-Pipe* », gant ment a zaou bred ; « *Double Jig* », gant ment a 6/8 ha teir notenn grogek e pep pred ; « *Single Jig* », gant ment a 6/8 ivez, eun notenn du, avat, hag eun notenn grogek e pep pred ; « *Hop Jig* » pe « *Slip Jig* », gant ment a 9/8. Joyce a lavar, evit pep ton, e pe lec'h ha gant piou e voe kanet. Meur a don a voe kanet gant e dad. Re all a voe kanet gant merourien eus konteleziou Korkig (Cork) ha Limnac'h (Limerick), gant bugale. Meur a don n'eus ket a gomzou da vont gantañ, peogwir ne oa ket kanet, hogen c'houibanet pe c'hoariet gant « *fiddlers* » (violoñserien) pe « *bag-pipers* » (biniaouerien). Kalz anezo a zo koz-koz, diarvar. Unan a voe kanet dirak Joyce, pa oa bihanik, gant e vamm-goz, deut d'he fevarugent vloaz, ha klevet he doa komz anezañ, en he yaouankiz, evel eus eun ton koz-tre. Eun nebeut soniou a oa bet embannet war baperennou distag. Gwir doniou-pobl eo eta toniou levr Joyce.

Heñvel eo ar sonerez iwerzonat ouz ar sonerez breizek e meur a geñver. An doareou-skeul gresian a vez implijet alies. Bez' ez eus, avat, kalz roudennou diwar ar skeul-gan pempsonek ha na vezont ket kavet e Breiz. Bez' ez eus ivez e-leiz a dreuzskeuliaduriou, a gemmaduriou doare-skeul (kalz toniou, brasa er

(22) Is-eizvedenn : « *octave inférieure* ».

penn kenta, a zeu da veza isfrugiek er penn diweza). Alies e kloz an heson gant eun notenn estreget an derez toniek pe ar pennderez. Echui a ra a-wechou war an eilvet derez pe war ar pevarvet derez (Da welout : ton « *Nora Creina* » e dastum Ducoudray, « *14 Mélodies Celtiques* »). Evit pez a sell ouz ar mentadur, strollet e vez ar mentou en eun doare reisoc'h eget er sonerez breizek ; bez' ez eus, peurliesa, peder pe eiz ment en eur frazenn sonerezel ; hogen liesdoare-tre eo ar mentadur e-barz pep ment. Sevel a ra an heson, alies, buan-meurbet, gant notennou daougrogek. Bez' ez eus kalz a astennerez hag enep-pred. Bez' e kaver eun nebeut arroudou hollzerezel. E berr, liesoc'h-doare hag entanetoc'h eo ar sonerez iwerzonat eget an hini breizek.



# GERIOU A SONEREZ

An darn vuia eus ar geriou-mañ a zo tennet eus ar geriadurig gallek-brezonek a sonouriez, gant F. Vallée ha Ladmirault.

**adnotennou :** notes répétées.
**alc'houez :** clef.
**astennerez :** syncope.
**azeulgan :** hymne.
**azdoubla :** redoubler.
**barilhig :** barillet (du biniou).
**be-blod :** bémol.
**be-kornek :** bécarre.
**benveg-seni :** instrument de musique.
**biniou :** biniou, cornemuse.
**biniaouer :** joueur de biniou.
**bihana :** (mode) mineur.
**bombard :** bombarde.
**brasa :** (mode) majeur.
**bresk ; derez bresk :** note sensible.
**notenn vresk :** appogiature.
**breskenn :** appogiature.
**broudeür :** broderie.
**kan :** chant.
**kanadeg :** cantate.
**kanaouenn :** chanson.
**kanaouenn santel :** cantique.
**kaner :** chanteur.
**kan-plaen (Sant Gregor) :** plain-chant (grégorien).
**keithederez :** tempérament.

| | |
|---|---|
| **kendonia :** | accorder. |
| **kendonerez :** | contrepoint. |
| **kenson :** | consonant. |
| **kensonerez :** | harmonie. |
| **kensonadeg :** | symphonie. |
| **kenstrivadeg :** | concours. |
| **kenvoueziez :** | polyphonie. |
| **kevrenn :** | partie. |
| **klemmgan :** | complainte. |
| **kornboud :** | bourdon. |
| **korzenn :** | tuyau. |
| **kreizenn :** | médiante. |
| **kresket :** | augmenté. |
| **dalc'h-son :** | pédale (harmonique). |
| **danvez :** | thème . |
| **daougrogek ; notenn d.** | double-croche. |
| **derez :** | degré. |
| **derez bresk :** | sensible. |
| **derez tonek :** | tonique. |
| **diazez ; son-d. :** | fondamentale. |
| **didoniez :** | atonalité. |
| **diez :** | dièse. |
| **dioulañchenn :** | anche double. |
| **direiz :** | faux. |
| **diskan :** | refrain. |
| **dispennet :** | renversé. |
| **distag :** | détaché. |
| **doare-skeul :** | mode. |
| **doriek :** | (mode) dorien. |
| **du :** | (note) noire. |
| **eila :** | accompagner. |
| **eiladur :** | accompagnement. |
| **eilskriva :** | transcrire. |



| | |
|---|---|
| **eizvedenn :** | octave. |
| **eneppred :** | contre-temps. |
| **enskriva :** | enregistrer. |
| **frazenn :** | phrase. |
| **frugiek :** | (mode) phrygien. |
| **gresian :** | (mode) grec. |
| **gwerz :** | variété de chanson. |
| **gwerzenn :** | vers. |
| **hanterdonenn :** | demi-ton. |
| **hed :** | intervalle. |
| **hedig :** | comma. |
| **heson :** | mélodie. |
| **hollzerez :** | chromatique. |
| **c'hoarigan :** | opéra. |
| **ijin :** | ressources. |
| **is-eizvedenn :** | octave inférieure. |
| **isdoriek :** | (mode) hypodorien. |
| **isfrugiek :** | (mode) hypophrygien. |
| **islokriek :** | (mode) hypolocrien. |
| **isludiek :** | (mode) hypolydien. |
| **lañchenn :** | anche. |
| **laz-kana :** | chœur. |
| **laz-seni :** | orchestre. |
| **laz-sonerez :** | orchestre. |
| **levriad :** | chalumeau (de biniou). |
| **liamm :** | liaison. |
| **liesson :** | accord. |
| **liestoniez :** | polytonalité. |
| **liou-son :** | timbre. |
| **lokriek :** | (mode) locrien. |
| **ludiek :** | (mode) lydien. |
| **maronad :** | élégie. |
| **ment :** | mesure. |

**mentadur :** rythme.
**meulgan :** cantate.
**mouezel :** vocal.
**nesderez :** degré conjoint.
**notadur :** notation.
**notenn :** note.
**notenn daougrogek :** double-croche.
**notenn dremen :** note de passage.
**notenn du :** noire.
**notenn ginkla :** note d'agrément.
**notenn grogek :** croche.
**notennig :** note d'agrément.
**notenn vresk :** appogiature.
**ograou :** orgue.
**ograouer :** organiste.
**pellzerez :** degré disjoint.
**pemproudenn :** portée.
**pempvedenn :** quinte.
**pennderez :** dominante.
**pevarvedenn :** quarte.
**pez :** morceau.
**poz :** couplet, strophe.
**pred :** temps.
**primanao :** improvisation.
**roll :** rouleau (de phonographe).
**salmerez :** psalmodie.
**skeul-gan :** gamme.
**skingomzerez :** radiophonie.
**skol-sonerez :** conservatoire.
**son :** 1. variété de chanson ; 2. son
**sonaozour :** compositeur.
**son-diazez :** son fondamental.



**soner :** musicien.
**sonerez :** musique.
**sonerezel :** musical.
**sonskriverez :** phonographe.
**stagell :** liaison.
**stumm :** forme, caractère.
**suntonoludiek :** (mode) syntonolydien.
**sutell :** sifflet.
**telenn :** harpe.
**telenner :** harpiste.
**tenergan :** romance.
**ton :** air.
**tonenn :** ton (intervalle).
**toniez :** ton (tonalité).
**tonek ; derez t. :** tonique.
**tremen ; notenn d. :** note de passage.
**treuzlec'hia :** transposer.
**treuzlec'hiadur :** transposition.
**treuzskeuliadur :** modulation.
**troadikell :** pédale (de harpe).
**unlañchenn :** anche simple.
**unton :** monotone.
**unvouez :** unisson.
**us-eizvedenn :** octave supérieure.
**violoñs :** violon.
**violoñser :** violoniste.

# MERDEADENNOU SNEDGUS HA MAB RIAGLA

Testenn an danevell da heul a zo tennet eus eun dournskrid ar XIV$^{vet}$ kantved miret e levraoueg Trinity College, Bla-Klia, hag a vez graet anezañ « LEVR MELEN LEKAN ». Embannet eo bet evit ar wech kenta gant ar c'heltiegour saoz Whitley Stokes e levrenn IX ar « Revue Celtique », p. 14/25, er bloavez 1888, a-gevret gant eun droidigez saoznek.

Bez'ez eo eus eur rummad danevellou a vez graet anezo IMRAMA en iwerzoneg, eur ger hag a c'hellomp trei e brezoneg dre Merdeadennou pe beajou war vor. Hervez W. Stokes ne vije anavezet nemet teir all hepken eus ar seurt danevellou. Unan anezo a zo bet troet endeo e brezoneg Gwened hag embannet e stumm eul levrig gant I. an Dibreder ha Loeiz Herrieu dindan ano « IMRAM MAEL DUIN » pe « Merdeadur bag Mael Duin hag e oé bet tri blé ha seih miz e ridek ar er Mor-Bras » (en Oriant, 1912). Unan all a zispleg merdeadennou Brendan, Mab Febal.

Hervez W. Stokes, unan bennak eus an dud a vez meneg anezo en danevell o dije bevet e gwirionez er VII$^{vet}$ kantved. Ar roue Domnall, mab Aed, mab Ainmire, kenderv-kompes Kolom-kille a vije maro er bloavez 642 goude H.S. (pe e 639, hervez ar Pevar Mestr). E warlerc'hidi, mibien Mael Koba, Konall Kael ha Kellac'h a renas a-gevret betek ar bloaz 659 (pe 656). Rak-se e c'heller kredi ez eo c'hoarvezet dar-

voudou an danevell da heul war-dro kreiz ar VII[vet] kantved. Gwazed Ros ma voe savet an danevell-mañ abalamour d'o zaol-droukrañs a oa anezo eur meuriad o veva, hervez O'Donovan (1), e reter Iwerzon.

(1) Topographical Poems, Bla-Klia, 1862, p. XXII, n. 126.



1. Gwasket-garo edo Gwazed Ros goude maro Domnall, mab Aed, mab Ainmire ha sed amañ abeg o gwaskadur. Pa voe kemeret Iwerzon gant mibien Mael Koba, goude Domnall, edo mibien Domnall, da lavarout eo Donnc'had ha Fiac'ha, o ren war d-Tir Konaill ha Fiac'ha war Wazed Ros.

2. Gwasket-garo edont gant Fiac'ha, rak ne leze hemañ nag armou na dilhadou livet gant den ebet anezo ; hag o veza ne oant bet morse sujidi d'eur roue a-raok, e oa c'houero o sujidigez ganto.

3. Bloaz e renas Fiac'ha warno. A-benn deiz ha bloaz e teuas Fiac'ha betek aber ar Boin [2] hag e voe galvet Gwazed Ros davetañ. Lavarout a reas d'ezo : « Grit ho servij c'hoaz. »

« Ne c'hellomp ket ober muioc'h », emezo.

Lavarout a reas d'ezo :

« Tufit war balv va dourn. »

Hag e rejont. Evel-se e voe o salo, hag an hanter a oa gwad anezañ.

4. Neuze e lavaras :

« N'eo ket mat ho servij c'hoaz rak n'eo ket gwad ho salo a-bez. Taolit ar c'hrec'hiennou e-barz an traoniennou evit ma vo kompez an douar. Plantit gwez er c'hompezennou evit ma vo koadou. »

5. Neuze eo e tiboufas eun demm gouez e-tal d'ezo. Sevel a reas holl dud ar roue, hag int war-lerc'h an demm. Neuze eo e kemeras Gwazed Ros e armou

digant ar roue, rak ne oa arm ebet gant hini ebet anezo ; hag hel laza a rejont goude.

6. Eun taol-fall e voe evit e vreur, Donnc'had, an ober-se. Hag heñ ha mont hag o c'hemer holl hag o lakaat en eun ti hepken d'o leski.

7. Neuze eo e lavaras outañ e-unan :

« N'eo ket mat d'in ober an dra-se hep goulenn e ali digant va c'heneil-ene, Kolom kille » [3].

8. Kaset e voe kannaded da g-Kolom kille. Snedgus ha Mab Riagla a zeuas a-berz Kolom kille, ganto ali da z-Donnc'had da gas er mor tri-ugent re-dud, hag e varnfe Doue anezo.

9. Roet e voe bagou bihan d'ezo, hag e voent lakaet war ar mor, hag e voe kaset gwarded a-hed an aod evit ma ne deufent ket en-dro.

10. Goude ez eas en-dro Snedgus ha Mab Riagla da Hi [4] etrezek Kolom kille.

11. Evel m'edont en o c'horac'h e soñjjont mont en dounvor da birc'hirina, evel m'o doa graet an tri-ugent re-dud, daoust ne oa ket a-youl vat e oa.

12. Trei a rejont eta war an tu dehou hag an avel o c'hasas war-du ar gwalarn en dounvor.

13. Goude tri devez-mor e voent ken du gant ar sec'hed ma ne c'helljont ket ken gouzañv anezañ.



13. Neuze eo en devoe Jezuz-Krist truez outo ha m'o c'hasas betek eur stêr saourus evel laez livriz, ma c'helljont terri o sec'hed. Trugarekaat a rejont Doue hag e lavarjont : « Lezomp hor merdeadenn da veza renet gant Doue ha lakaomp ar roeñvou e-barz ar vag. » Hag ez ejont war vor en avantur Doue hag e voe lakaet ar roeñvou e-barz ar vag. Pa voent erru eo e lavaras ar barz :

Snedgus ha Mab Riagla
Eus diskibien Kolom kille...

15. Goude-se e voent kaset d'eun enezenn all m'edo eur voger arc'hant er c'hreiz anezi hag eur c'havell-pesketa enni. Ar c'havell-se a oa eur planken arc'hant anezañ ma lamme eoged bras outañ. Bra-soc'h e oa pep unan eus an eoged-se eget eul leue, hag e tebrjont o gwalc'h anezo.

16. Goude-se ez ejont betek eun enezenn all ma oa enni kalz brezelourien, d'ezo pennou kizier. Enni e oa ivez eur c'hadour gouezelat a zeuas d'an drae-zenn d'o degemerout. Lavarout a reas outo : « A ouenn ouezelat ez oun me » emezañ. « Eul lestrad tud e oa ac'hanomp pa zeujomp amañ ha ne chom den ebet anezo nemedoun-me. Boureviet e voe ar re all gant an estrañjourien a chom en enezenn-mañ. » Hag e lakaas boued evito en o c'horac'h hag e lavarjont kenavo d'ezañ hag e lavaras kemend-all d'ezo.

17. Goude ez ejont gant an avel betek eun enezenn m'edo eur wezenn vras, enni evned eus ar c'haera. War al lein anezi e oa eur pikol labous, d'ezañ eur

penn aour ha diouaskell arc'hant. Lavarout a reas d'ezo danevellou a-zivout derou ar bed ha diwar-benn ganedigez Jezuz-Krist a-ziwar ar Werc'hez Vari, e Vadeziant, e Basion hag e Zasorc'hidigez. Hag e lavaras ivez danevellou ar Varn diweza, ha neuze eo e veze kustum an holl evned da skei war o c'hosteziou gant aon rak ar Varn diweza. Komunion ha krouadur e oa ar gwad-se [5]. Neuze e roas al labous eun delienn eus deil ar wezenn d'ar gloer hag e oa an delienn-se a-vent gant ken eun ejen bras. Al labous a lavaras d'ar gloer kemer anezi ha he lakaat war aoter Kolom Kille, en doare ma 'z eo hizio avelermeur [6] Kolom Kille.

18. C'houek e oa sonerez an evned-se, hag int o kana salmou ha kantikou da veuli an Aotrou. Bez' e oa anezo evned neñvel, ha morse ne weñv na kef na deil ar wezenn m'emaint warni.

19. Kimiadi a reas ar gloer diouz an evned, hag ez ejont betek eun douar spouronus ma chome tud, d'ezo pennou koun ha moueou chatal. Eur beleg a zeuas e-maez an enezenn d'o c'haout war c'hourc'hemenn an Aotrou Doue, rak edo o buhez en arvar eno. Evel ma ne oa boued ebet ganto, e roas d'ezo pesked, gwin ha gwiniz.

20. Merdei a rejont goude ken na dizjont eun douar ma chome tud, d'ezo pennou moc'h, ha bagadou eosterien o tourna ed e-kreiz an hañv.

21. Mont a rejont kuit en o c'horac'h en eur gana salmou hag en eur veuli an Aotrou Doue, ken na



dizjont eun douar ma chome ennañ kalz tud a ouenn ouezelat. Merc'hed an enezenn a ganas eur « sianan » [7] d'ezo ha c'houek e voe d'ar gloer.

« Kanit adarre », eme ar gloer, « sianan Iwerzon an hini eo ».

« Deomp, kloer », eme ar merc'hed, « betek ti Roue an enezenn ma kavot degemer ha diskuiz. »

22. Ar merc'hed hag ar gloer a yeas eta e-barz ti ar roue. Ar roue a zegemeras anezo hag e tiskuizjont eno. Goulenn a reas outo :

« Eus peseurt gouenn ez oc'h, kloer ? »

« Ni ' zo tud eus Iwerzon », a respontjont, « ha diskibien Kolom kille. »

« Penaos e vezer en Iwerzon ? » eme ar roue, « ha pet eus mibien Domnall a zo beo ? »

Ar gloer a respontas :

« Tri mab Domnall a zo beo c'hoaz. Fiac'ha, mab Domnall, a zo bet diskaret gant gwazed Ros, hag abalamour d'an ober-se e voe kaset tri-ugent re-dud er mor. »

« Emañ ar wirionez ganeoc'h, kloer. Me an hini eo a lazas mab Roue Tawr [8], ha ni an hini eo a voe kaset er mor. Mat e voe evidomp, hag e chomimp amañ betek deiz ar Varn, rak emaomp brao amañ, hep pec'hed, hep fallentez hag hep kastiz d'hor muntr. Mat eo an enezenn m'emaomp warni.

23. Hag e tegemeras brao ar gloer, hag e lavaras d'ezo : « Bez'ez eus diou loc'h en enezenn-mañ, unan dour hag unan tan, hag e vijent deut pell 'zo war Iwerzon, ma n'o dije ket Sant Marzin ha Sant Padrig pedet evit Iwerzoniz. »

« Da e vije d'imp gwelout Enoch », eme ar gloer neuze. »

« Emañ en eul lec'h kuz, ken na dimp holl d'an emgann da zeiz ar Varn. »

24. Mont a rejont kuit goude eus an douar-se hag e voent pell war ar mor, an tonnou o trouzal en-dro d'ezo, ken na zeuas d'ezo eur vras a skoazell a-berz an Aotrou Doue abalamour ma oant skuiz. Spurmanti a rejont neuze eun enezenn vras hag uhel ma oa pep tra enni dudius ha santel.

25. Mat e oa ar roue a chome en enezenn-se, ha santel ha reiz. Niverus e oa e dud en-dro d'ezañ, hag e di a zeree outañ, rak e oa kant dor ennañ, ouz pep dor eun aoter hag ouz pep unan anezo eur beleg o kinnig korf Jezuz-Krist.

26. Mont a reas ar gloer e-barz an ti-se. Pep unan eus an dud a vinnige egile, ha goude-se an holl anezo, ken merc'hed, ken paotred, a yeas da gomunia.

27. Rannet e voe gwin neuze etrezo hag e lavaras ar roue ouz ar gloer :

« Lavarit da wazed Iwerzon emañ eun taol-droukrañs bras warno. Estrañjourien a zeuio eus an tu all d'ar mor da anneza an hanter eus an enezenn, hag e lakaint ar seziz en-dro d'ezo, ha setu petra a zegas an taol-droukrañs-se warno : al leziregez a ziskouezont e-keñver Testamant an Aotrou Doue hag ouz e gelennadurez. Eur bloavez hag eur miz e viot c'hoaz o redek ar mor a-raok douara yac'h ha salo. Neuze lavarit ho kelou da wazed Iwerzon. »





2. BOIN, Boinn en iwerzoneg, ano eur stêr a red a-dreuz kompezenn Magh Breagh, o tremen dre kêriou Trim, Navan ha Drogheda. Anvet evel-se, moarvat, abalamour d'eur rouanez, Boan pe Boin hec'h ano.

3. KOLOM KILLE, Koulm an iliz e brezoneg, ano eur sant brudet, muioc'h anavezet dindan ano St-Columba. Ganet e voe war-dro ar bloaz 521. Mont a reas kuit diouz Iwerzon er bloaz 563 hag ez eas d'ober e annez en enez Hi. Chom a reas eno e-pad 34 bloaz. Dont a reas a-benn da gristenaat Brud, roue ar Bikted.

4. HI, eun enezennig war aod kornog Bro-Alba, ma savas Kolom Kille eul leandi brudet. Muioc'h anavezet dindan ano Iona.

5. KOMUNION HA KROUADUR E OA AR GWAD-SE ? Ba comnai acus ba cretra in fuil-sin, eul lavarenn voutin o talvezout hervez W. Stokes, kement hag eun dra santel ha prizius.

6. AVELER-MEUR, cuilefaid, culebad en iwerzoneg, flabellum. Eur seurt aveler bras dibleg, anezañ deliennou lotuz pe pluennou paun staget e penn eur fust hir a-walc'h. An Iliz a reas gantañ en he lidou. Kollet eo ar boaz da ober gantañ, avat, abaoe ar XIV[vet] kantved.

7. SIANAN, eur seurt sonerez-mouez e boaz gant Iwerzoniz gwechall.

8. TAWR, Teamhair en iwerzoneg, Tara e saoz-

neg, eul lec'h brudet e kontelez Mi, m'edo savet palez roueed-meur Iwerzon gwechall. Diskouezet e vez c'hoaz an dismantrou anezañ war lein eur grec'hienn. Eno eo ez en em vodas adarre tud Bolg (Firbolged) pa zouarjont en Iwerzon. Druim Cain, da lavarout eo ar grec'hienn gaer, a rejont eus al lec'h-se. Eno eo e tiazezjont o gouarnamant. Ar pemp breur a rene warno a rannas an enezenn e pemp lodenn hag a ingalas o fobl etrezo. Eno eo e krouas Ollamh Fodhla, anezañ pevarvet roue Iwerzon, ar bodadegou trivloaziek (feis).



# KAMMEDOU HON ISTOR

## I

Ra vezo digarezet eun den diouiziek war draou an istor hag a fell d'ezañ koulskoude displega ar pez en deus lennet ha meizet e kerzad ar c'hantvedou o deus savet evel m'emañ ar vro emañ o chom enni.

Kennebeut all ne fell ket d'in amañ burutella al labour a zo bet graet : pe 'z eo gwir pe n'eo ket e oa sujet hon duged da roue Bro-C'hall ; talvoudegez an diell-mañ-diell. E meur a zoare e c'heller kemer an istor : an hini boazeta, hag an hini diazez evidomp eo istor an darvoudou. Ne c'hello hemañ avat beza biken peurglok. Paperou kavet a-nevez, reou all diskleriet evel ameeun ha didalvoud, a c'hell lakaat kemm e meur a dra ha lakaat tabut e-pad bloaveziou e-mesk ar ouizieien. Ne gredan ket evelato e vije kemmet traou 'zo.

Ar pez a fell d'in displega amañ end-eeun n'eo ket eun dra heverz, diavaez a bep spered, darvoudou, hogen kentoc'h, ha suroc'h, eur gwel eus va spered. Levriou a zo da zisplega petra a zo c'hoarvezet e-kerz hon istor. N'eo ket da lavarout e ve gwir pep tra atao e Danio, Pitre-Chevalier pe la Borderie, nag e ve direbech atao o barnedigeziou. Da vihana o deus roet d'imp eun daolenn sklaer eus ar pez a zo bet ha ma kavan enno danvez da brederia ne dan ket da c'houlenn pelec'h eo bet kavet.

## II

Evit an darn vrasa eus an dud ne deo istor ar Vrezoned nemet istor o argadennou, ouz ar Romaned da genta, ouz ar Saozon goude se, erfin ouz ar C'hallaoued e-pad pemzek kant vloaz. Ne vije ket gellet moarvat kompren istor ar Vrezoned, ar stad truezus, pilhaouek m'emaomp enni ma ne vije ket kompre-net mat an tonkadur-se : EZ EO BET RET D'HOR BROAD E-PAD DAOU VIL BLOAZ STOURM OUZ EUN ENEBOUR KALZ KREÑVOC'H. E gwirionez istor pep pobl a zo bet eur stourm : evit en em zifenn pe evit en em astenn. Rak dleet eo d'eur vroad-tud, pe astenn, pe gila.

Ar pez a ro d'hon istor avat he zalvoudegez dibar er feur-se eo dreistded an enebourien, en o nerz-niver da genta, ha da c'houde en o nerz-seveñ. Ar pez a ra kreizenn an drama, ar mel c'houero, eo an dra-mañ : penaos en deus dislivet an emgann-se war stad diabarz, materiel ha speredel, ar Vrezoned, penaos o deus meizet ar gefridi a oa o hini.

Hag an dra-se a astenn souezus an dachenn digor dirazomp : perak, petra bennak ma oant TEC'HIDI, evel ma lavar Breiziz 'zo, ha tonket da vervel hag o stourm da veza aner, o deus hon tadou DALC'HET D'EN EM ASTENN, D'EN EM ZIFENN, DA GRESKI HA DA SKEDI E PEP DOARE betek war-dro ar bloaz 939 ma voe peurgaset an Normaned kuit goude eun emzao burzudus. Ha neuze perak, nevez adsavet ar vro-se en he lorc'h, pep tra a zo aet da fall, evel ma vije bet ar stourmerien fallgalonet trumm. Ha neuze c'hoaz perak, goude brezeliou mantrus herez Vreiz, hor bro he deus kavet ken buan all he c'hempouez, he finvidigez a zeuas da veza skouer an holl boblou. Hag adarre, siouaz, ar vro binvidik, kaer, brudet-se a voe flastret goude daou vloaz brezel, rivinet ha breset, hag a ranke koll he frankiz goude stourmadou garo eun dugez ha na oa c'hoaz nemet eur bugel hag hi kadoriet. Perak neuze goude an emgannou-se, ken asik all e oa aet, he deus hor pobl kavet nerz da adsevel ha d'ober diouz ar c'hantved-se kantved lorc'husa hon arz-pobl : hini an ilizou hag ar c'halvariou, ken na ranker lavarout e oa ar frankiz eun darvoudig hepken e buhez ar vro. Perak c'hoaz n'o deus ket ar Vrezoned adkavet emskiant vroadel ebet e-pad pevar c'hant vloaz, hag e vefe kavet hizio brogarourien c'hredus o c'houlenn eviti frankiz ha lealded ?

Kement all a c'houlennou a chomo marteze pell c'hoaz direspont. Da vihana sklaeroc'h e teuont da veza p'o lakaomp keñver-ha-keñver gant buhez ar c'hornog e-pad ar c'hantvedou a anavezomp.

## III

Hag e petra emañ hor broadelez ?

Eur gudenn hounnez hag a veze c'hoaz gwall alies e prederiou ar vrogarourien yaouank eur pennad a zo, lakaomp betek 1932. Hizio, boazetoc'h da heulia hor c'hredenn hep goulenn eviti gouiziegez reiz ar spered, ne vez mui displeget ken alies dre ar boda-dennou.

C'hoant a veze rei d'ezi eun diazez spis : an istor, an douaroniez, an arboellerez, ar yez, ar c'hoant beva en eur gevredigez. Evel e displegadenn vrudet ar skrivagner Renan.

Lakaomp avat eun dra. P'en em gavan gant mignoned eus va anaoudegez o deus evel ma vije a-ratoz anoiou evel-hen : Mevel ha Kerneiz, Salaun ha Kefeleg. Mar deomp e lec'h pe lec'h, setu an anoiou a glevomp : Gorrekêr, Rest ar Go, Rozmeleg, Roc'hanou, Kemper ha Lesneven. Komz a reomp e brezoneg, ha tud-koz an holl ac'hanomp her grae war am eus klevet lavarout, zoken m'emañ ar galleg oc'h ober e vestr e lec'hiou 'zo bremañ. Setu da genta Breiz evidoun.

Ha bremañ a-zivout Breiz ha Galia :

Al lodenn o deus bet ar pez a chome eus Arvorigiz e diazez Breiz-Vihan ne ra seurt, nemet marteze eun draig e temz-spered an dud : hor broadelez, AR PEZ A RA MA C'HELLOMP LAVAROUT N'OMP KET GALLAOUED, eo dre ma tiskennomp eus an enbroerien o tont eus Breiz-Veur. Ar vlenierien-bobl a zeue d'imp eus ar broiou tramor, hag ar yez, perz anata hor spered (1), eus broiou tramor eo e teue d'imp ivez (2).

## IV

Istor ar Gelted : o c'havell en Alamagn ar C'hreisteiz, o c'hresk, o aloubadennou etrezek ar Sav-Heol,

(1) Sellout ouz pennad R. Hemon, *A-enep ar Gelennadurez diouyezek*, war « Eur Breizad oc'h adkavout Breiz », pp. 126-146.

(2) Ne gredan ket e vije bet lakaet spis e chome beo ar galianeg d'ar mare ma touaras ar Vretoned. N'eo ket bet lakaet da vihana da anaout en dije bet levezon pe levezon war ar brezoneg. Kredi a-hend-all ne oa nemet an hevelep yez gant ar C'halianed hag ar Vretoned evel ma 'z eus c'hoaz tud ouz hen ober er mare-mañ e Breiz, a zo beza dianaoudek kaer eus ar pez eo eur yez.



etrezek ar C'hreisteiz war zouarou Gres hag Italia, etrezek ar mervent da C'halia hag Iberia, etrezek ar C'hornog erfin, da Vreiz-Veur hag Iwerzon, studi o buhezegez ivez, a zo hon tra ma karer. N'eo ket istor hor bro.

Keltia a oa neuze war gresk, war emleda. Sevenet he deus he mennad. Diwar he dismantrou eo ganet pobl ar Vrezoned.

Diskar Keltia war an douar-bras n'eo mui hon tra. Breiz a oa e gor adal m'o doa lakaet ar Romaned o zreid war zouar Breiz-Veur. Kroget he deus da VEZA gant donedigez ar Saozon.

Gant ar C'hermaned ouz o zaga eo o deus kroget ar Vrezoned gant o buhez nevez. Hag abaoe war an douar a zo bet hini o harlu, daoust ha n'o deus graet nemet krakveva, zoken en amzerveziou kaera ?

Da c'houzout emañ bremañ pe ez aio hor roudou kuit, pe e vleunio hor pobl evel m'emañ dlead pep hini hen ober.

## V

A-zivout an anoiou-tud hag an anoiou-lec'h am eus meneget uheloc'h.

Ma n'hon eus ket dalc'het da gaout eur sevenadurez uhel, ma n'hon eus ket an oberennou lennegez hag ar savaduriou kaer o testeniekaat hon orin evel m'o deus ar poblou keltiek all, AN ANOIOU-SE A ZO EUN TEÑZOR EVIDOMP.

Eürusoc'h war ar poent-se eget hor breudeur a Gembre, hon eus dalc'het d'an anoiou-tud. Eur voger siouaz eo evidomp en hon darempredou ganto an anoiou saoznekaet douget gant an darn vrasa eus Kembreiz. Pegement en em gavomp tostoc'h gant an

anoiou-lec'h ! An hevelep re alies evit an diou vro: Llandilo ha Landelo, Langolen ha Llangollen, Bangor ha Bangor...

## VI

Dre an anoiou burzudus-se eo e teu d'hor spered en doare spisa ar soñj eus ar pez en deus graet braster hor broadelez en amzer wechall.

Degas a reont d'imp eñvor ar sent, ha da heul hini ar pennou bras, an dierned a renas ar vro. Dre an diou vro e kaver dalc'hmat o anoiou : Sant Gweltaz, Sant Iltud, Sant Divi, ha kant ha kant a re all a zo beo amañ evel du-hont, ma ne chom ket ken netra en e sav eus an « urz keltiat » a lakaent da ren war gornog Europa d'ar mare ma sanke broiou ar reter en « amzeriou du ». N'eo ket hepken Kembre, Breiz-Vihan ha Kerne-Veur a gavo enno o c'herentiez. Hogen Iwerzon ivez. E kantvedou an harlu sevenadurez ar sent edo e barr he c'hened hag AR BED KELTIEK a zo bet drezo, ha drezo hepken, en em c'hraet d'ar mare-se. Drezo eo e teuas enezenn Iona da veza eul lodenn eus hor bro.

Hag e teuas neuze gwaskerez ar Franked.

Breiz edo c'hoaz oc'h en em ober. Ha n'eus ket da lakaat evel gwir e vije dre o GWANDED-POBL eo o dije hon tadou pleget o choug eur mare. N'eo ket eur vez plega eur mare d'eun enebour kalz kreñvoc'h. Ar pez avat a zo mezus ha dibardon eo pa bleger ar c'halonou hag ar speredou da lezenn an estren.

Kalon ar Vrezoned n'he doa ket pleget. Hag e teuas ar roue bras Nevenoe.

Mistri ar vro, re ar bed ha re ar spered a zo c'hoaz savet eus a greiz ar bobl. An noblañs koz a gendalc'h



da bourvezi ar vro a renerien. Er manatiou e verv ar vuhez spered.

Breiz a oa KREÑV. Ha neket kreñv hepken, hogen HAEL ivez.

Eun dra hen diskouez splann : gwasket, freuzet, tanet gant an Normaned e stourm outo pell amzer. Eur wech maro ar roue Alan Veur, avat, e kouez a dammou Breiz dindan o c'hraban e derou an X$^{\text{vet}}$ kantved. Ar renerien, menec'h ha mistri vras an douar a dec'h. Ar roue yaouank a zo e lez Bro-Saoz. Dindan ar wask kriz, ar Vrezoned a c'houzañv hag a laka o nerz evit an emgann diweza.

E 935 en em savont ha, tra gaera, dindan dri bloaz ez eo taolet ganto an enebour diwar o douar.

## VII

Breiz a zo adarre eun ano skedus.

Siouaz, daoust hag e vije pep mad eun droug ken gwaz all ennañ ? — Eun emzao kaer, dispar, burzudus a oa hini hor pobl o kas diwar he zro an Normaned skraperien. Taolomp evez avat : er wech-mañ ar pennou bras, ar venec'h, A OA TEC'HET KUIT, dilezet ganto ar bobl en he anken.

An dec'hadenn-se eo d'am meno alc'houez istor ar vro abaoe ar mare-se.

Aet e oant kuit e-giz TEC'HIDI, ar re-se, deut int en-dro e-giz MISTRI adarre pa 'z eo bet digoret an hent d'ezo. Mistri e oant, ya, war o fobl, hogen mevelien vezus e oant ivez. Dre guitaat o bro o doa ankounac'haet o lorc'h reiz, o lorc'h Brezoned.

Ha mar doant aet kuit evel mistri mezus, evel MEVELIEN eo int distroet, mevelien eur bed nevez,

mevelien eun doare-beva nevez, savet e bro ar reter, hag a c'hellomp berraat en eur ger : ar c'hladdalc'helez. Hag evel mevelien o deus re-alies kendalc'het da zifenn o zra a-c'houdevez : re e oa diazezet war ar gwir ha neket war an nerz beo.

N'ouzomp ket da vat da be vare e voe kollet ar brezoneg e lez ar roue, deut bremañ gant an doare nevez da veza dug, o kaout e ano digant roue ar C'hallaoued.

Ar Gallekaat a oa evit hor mistri merk ar sklavelez.

Mestr e oant en eun doare striz war ar werin dindano, ar grennamzer a zo bet mare an Aotrouien, hag ouz Bro-C'hall e oa stag ar re-mañ. Ar bobl vunut a c'helle kenderc'hel da gomz brezoneg, ar yez a gile buan e Breiz-Uhel el lec'h ma oa bet astennet gwechall evel yez-gouarn.

Ha pobl Vreiz, faezet emichañs goude ar stourmad ouz an Normaned, a blegas. Dizale ne voe mui he mistri eus he zu, ne oant mui eus he gwad, peogwir e lakaent evel enorus degemerout an estren en o gwele, ne oant mui eus he gouenn.

Dizale e kouezas war hor pobl ar vez wasa : eun dug o tont eus an estren evit he ren.

Ha betek hon amzer he deus padet ar vez-se : Breiz a zo atao eur c'horf hep penn.

## VIII

Meur a gantved a dremenas. An Aotrouien a vralle o galloud. Eur rummad tud nevez a gemere lec'h etre ar renerien hag ar bobl : ar vourc'hizien.

E pep bro o deus ar vourc'hizien dalc'het eur renk



enorus e-pad kantvedou. E Breiz n'o deus ket. O ! ne lavaran ket n'o dije ket lakaet a binvidigez da zont er vro, ne lavaran ket e vijent bet trubarded, nann. En o zouez ez eus bet brogarourien kalonek hag emskiantek, daou anezo, Per Landais ha Mikael Marion, da veza brudet diwezatoc'h e-touez uhela difennourien ar vro.

Kenkoulz hag an noblañs avat o doa ar vourc'hizien GWERZET O ENE : en em c'hallekaat a raent dre ma kreske o beli.

Da vihana, e oa chomet beo an emskiant vroadel en o zouez, evel ma talc'he da chom beo e-touez an duged.

Evit an noblañsou, int-i, kollet o doa pep tra evit o lorc'hentez : ar spered aotrou en doa pell a oa lazet pep emskiant all. Ha pa savas bec'h war Vreiz, ar re a vije bet dleet d'ezo, ar re o dije gouezet he difenn he gwerze. Hag e voe gwelet an dra-se ranngalonus : eun tad hag eur mab en emgann an eil ouz egile, kaer eo c'hoaz e oa ar mab eo a heulie lezenn e ouenn.

Sevel armeadou a c'helle neuze ar goueriaded evit mont war sikour o dug, ne gavent ket ar re a oa ret evit o arma ha kemer ar penn. Pa ne c'hoarveze ket gwasoc'h ganto : beza goulennet gant o aotrou evit kerzout enep d'o c'henvroiz.

Goude meur a stourmad e kouezas Breiz en diwez e dalc'h roue Bro-C'hall. Neuze e c'hoarvezas unan eus darvoudou kaera ha glac'harusa hon istor : Anna, eur plac'hig daouzek vloaz o terc'hel penn d'an aotrouien vras a zo oc'h en em zispenn en abeg d'ezi, hag o savetei he bro evit eur mare, o ren an emgann da genta, ha neuze, deut da veza rouanez Bro-C'hall

a-benn diou wech, e ouezas da bep mare en em gemer evit mirout d'he bro ar frankiz dleet.

Ha kement-se holl en aner : dre fallagriez ar C'hallaoued, dre laoskentez he diskennidi.

## IX

Anavezet eo stourm ar Balp (1675) ha hini Pontkalleg (1720). Brudet int o daou, ha dellezek int da veza.

Ne dan ket amañ da varn LABOUR ar Balp hag ar Bonedou Ruz ha Glas. TALVOUDEGEZ O EMZAO avat a zo d'am meno kalz dreist da hini 1720. Eun dra da vihana en doa an emzao-se a zibar : gwirion e oa, eus kalon ar bobl e tiwane. E-lec'h e 1720, Pontkalleg hag e genseurted o doa gwerzet emzao broadel Breiz eur wech muioc'h da aotrouien bras Bro-C'hall ; Breiz a zeuas da veza neuze adarre evel en amzer Frañsez II an herberc'h kaera evit drougiez ar C'hallaoued enep o gouarnamant. Gwir eo o deus Pontkalleg hag e vignoned dasprenet o skañvbennegez en eur rei o gwad evit Breiz, war ar chafod e Naoned, d'ar 17 a viz meurz 1720.

N'emaint mui e kont : meuleudi o devez a bep tu.

Ar Bonedou Ruz bremañ hag an doare m'o deus tud hon amzer d'o barn. Da genta holl : n'eo ket ken sklaer all an darvoudou : eun emzao-pobl a vez bepred teñvaloc'h e istor eget hini iriennou gwidreüs ar pennou-bras. Dre ma stourm ar re vunut evit o boued. Dre ma stourmont garo ha direiz pa vez ret.

Gwir eo o deus ar Bonedou Ruz devet ha laeret. Daoust ivez ha n'o doa ket a du da glemm ?

Perak neuze ez int gwenn-glan evit tud Kerne



peurliesa, ha du-bran evit re Dreger (ha re Gerne-Uhel) ? Perak ez eo trawalc'h da hemañ e ve bet beleien ar vro a-du gant ar Balp, hag heñ bet douaret en iliz, ha perak evit hennez ez eo eul laer bras dellezek eus ar groug, hag e labour eun hini diaoulek ?

Perak ?

Ma n'eo ket hepken evit dislavarout ar rummad all (1).

Pa 'z eer en hent-se d'an istor avat ez eus da ziwall. Dre floura re an holl e gein d'an estren, diwallit na zeufe eur mare na vefec'h flouret en eun doare eun tammig disheñvel.

## X

Ha bremañ ?

Goude mont da Sant Albin an Hiliber ha da Vallon kalon-ha-kalon, o deus gouezet eun dibab a Vrezoned en em gavout warlene (1935) e Landevenneg evit lida milvet deiz-ha-bloaz adsavidigez ar vro.

Eno ez eus bet pedet evit ar re a zo maro evit difenn gwiriou ar Vrezoned, evit ar re a stourm evito bremañ, evit ma tostaio eur vinniget hor frankiz.

Eun devez dreiz a gened speredel evit ar re a oa eno (2).

(1) Daoust ha n'eus ket c'hoarvezet heñvel evit emgann Etiopia e 1935-36 ? Hag evit traou'zo en emgannou Spagn e 1936 ? Dre ma'z eus tud a glask barn drezo o-unan ha dre ma'z eus tud all ha na ouzont nemet adlavarout sorc'hennou ar c'hazetennou gall.

(2) N'heller ket tremen hep menegi komzou entanet hag awenet uhel an ao. Perrot etre mogeriou diskaret an abati :

« Bremañ ez eus mil bloaz, mogeriou an iliz-mañ, a vir beziou ar roue meur Gralon hag an abad santel Gwennole, a oa diskaret izeloc'h c'hoaz eget m'int bremañ : adsavet int

Perak 'ta mont evel-se da birc'hirina war dachennou brudeta hon istor, ar pemp pe c'houec'h a zo anezo, mont da birc'hirina, nann evel touristed da c'henaoui ouz eur marz bennak, n'eo ket da huchal ez eo Landevenneg « baradoz an douar » (penaos 'ta e c'hellfe al lec'h-se beza eur baradoz ma kavit dirazoc'h ennañ da bep mare relegou an amzer dremenet ?) — hogen evit prederia, evel bugale deut da stoui war vez o mamm, ha muioc'h c'hoaz, evel TUD a oar ez int tud, evit kemer war hon ano eun darn eus al labour a zo da veza kaset da benn.

Evit mạ n'o do ket hor bugale-vihan mez war hol lerc'h, evel m'hon eus ni siouaz mez, neket war-lerc'h ar pep brasa eus hon hendadou, hogen war-lerc'h unan bennak anezo.

Evit kreñvaat ivez.

Piou a lavaro deiziou kaeroc'h eget ar re tremenet e Sant-Albin-an-Hiliber gant studierien Roazon.

1932 : AR VEZ c'hoaz war hon tal. Ar VEZ da veza ken dister pevar c'hant vloaz goude hor sujidigez. Ar C'HOANT da ober tra pe dra evit hor pobl. Ar

bet ; ar vro, eus an eil penn d'egile a oa flastret gwasoc'h c'hoaz eget m'eo bremañ : adsavet eo bet !

« Perak, Bretoned ne rafemp-ni ket en XX$^{vet}$ kantved ar pez o deus graet hon tadou en X$^{vet}$ kantved ?

« Ar gwad a red en hor gwazied a zo heñvel-mat atao ouz an hini a rede en o re : gouest omp gant skoazell hor Sent koz da ober ar pez o deus graet, ma karomp en em glevet da vat, ni holl hag hon eus da welet war ar vugale, — tadou ha mammou, mistri ha mestrezed-skol, beleien ar parreziou, — evit o lakaat, a-zevri, da anaout ha da garet, evel m'eo dleet, AN TENZORIOU ESTLAMMUS HA KUZET D'AN DARN VRASA EUS AN DUD, A ZO EN O FEIZ KRISTEN HAG EN O YEZ VINNIGET... » (Komzou roet hervez *Feiz ha Breiz*, miz here 1935).



FIZIAÑS e vo an amzer da zont eus hon tu, petra bennak a c'hoarvezo.

1933 : eur sked en hor stourm. Hag ar c'hoant ennomp d'en em voda, eun nebeut ac'hanomp, war an dachenn-se. Ar blijadur da welout ouz hon heul unanik bennak deredet a lec'h all.

1934 : Pep tra a gas, daoust d'an nerz, daoust d'an enebiez. Hag ar blijadur divent hon eus evit ar wech kenta tud ar vro ouz hon heul.

1935 : Er wech-mañ ez omp kreñv ha nerzus. Breiziz a zired a bep tu. Prezegennou, kanaouennou entanet, bannielou o stoui dirak kroaz an eñvor, ar bannielou a vo difennet, touet eo bet. Bremañ e ouzomp holl e vo dasprenet ar gwad bet skuilhet amañ.

1936 : n'eus lezenn ebet ken evidomp. Ar mac'homer a ziskouez pouez e nerz, hag an tachennou sakr a zo berzet ouzimp.

Deiziou kaer, re Sant Albin.

Deiziou ar vro.

Ha ken kaer all re Vallon, re Landevenneg, re Gerglof eun deiz a vo.

Kenpred hor spered, kenpred hor c'hoantou, eur melezour skedus da Vreiz o c'houzañv hag o c'houlenn adsevel.

D. K. KONGAR

(1936).

# BARZONEGOU

## AN EMGAV

Kana 'rez, plac'hig, hag ar c'harz a gan en-dro d'it e tarz ar c'hala-mae.
A-belec'h out-te deut da gutuilh ar bleuniou-se bet strewet gant an hañv nevez o tihuni ?
Ne rez van ebet ouzin, nemet e c'houesez ar bleuniou dastumet a zournad ha klozet war da vruched a-vriad.
Nag eo drant da benn, plac'hig, e ruzder da yaouankiz, ken e taoulamm ar blañson war da gerc'henn.
Klev piltrotig lirzin an dour e-touez ar c'horz ha neuze darnij mibin an nadoz-aer eskellet skañv.
Ha lavar adarre piou ez out da chom dibreder ouzin e piltrot da galon hag e ruzell da zioujod.
Hag e stouez da benn, plac'hig, e morad ar bleuniou dastumet e sked ar balafenned o tibrada.
Hekleo ar menoziou dranta o taoulammat, o taoulammat, hag o skedi tregernus,
Evel war an oabl ebeulien herr ar c'houmoul gwenn pe ar c'harziad spern-gwenn a-zioc'h da benn.
N'o santez, n'o c'hlevez, na kennebeut all piklamm al laboused war ar skourrou e krenerez ar beure.
E pelec'h out-te bet ganet, plac'hig, ha gant piou out-te bet desket da suna laez an hil da c'houloudeiz ?
Ha petra 'lavar d'it kengan ar bleuniou-se ?
Ha perak emaout evelse da-unan, da-unanik war riblou ar prad e glasvez doun glasvezus an dour,
An neñv en da zaoulagad, e c'hoarz ar goabrenn wenn, hag an heol diskennet en da sell ?



Azez em c'hichen eur pennadig ha kont d'in neuze an traou-se holl gant ar geriou a anavezez.
Karout a rafen, plac'hig, rei eur pok d'it bremañ, ha kloza gantañ ar begig-se na ehan ket ken
Da lavarout d'in da fromadennouigou bugel en abardaeveziou kenta ac'h eus redet.
« Ha neuze evel diou c'houlaouenn en haleg, daoulagad al louarn o para ! »
Ha da zaoulagad-te neuze a zo dor ar baradoz kornzigoret d'an aelez skerbou glas.
War da benn, bleo o floura evel ar gwiniz o sourra en avel da greiz-gouere — ma 'c'h eus soñj —,
Hag oc'h eskellat ouz gorre da vlañson eur valafenn divent oc'h eskellat dibaouez
E kengan da lagad ha da groc'hen, plac'hig, ha bremañ e c'hoarzez, plac'hig,
Ha dre frond ar bleuniou a zougez e nijell frond an amzeriou tremenet a anavezez gwelloc'h egedoun eun tamm mat.
Azez c'hoaz eur pennad ha neuze e konto va c'halon d'am ene eur mare marvailhou an dilavar.
Me 'zo skuiz...
Skuiz da veza kerzet dre an deiz e koagennou an douar, ha tourtet, ha turiet, ha tavet gant estlamm
P'am eus dizoloet pep torgenn ha pep roc'h, hag an hent o ruza dre o gwask evel eun naer o klask he zoull e-touez ar vein,
Runiou o veleni gant al lann hag ar balan, ha pep re vleuniou a garfen beza dastumet, lakaet a-gevret
En eur boked ereet gant liver ar c'haranteziou da ginnig d'an hini a garan.
Gant aon n'he dije ankounac'haet ez oun bet bloaz o c'hortoz.

Marteze ivez ne oar ket, ne gompren ket e c'hellfe beza pradou etre diou renkad gwez difiñv o krena

Gant kridienn a boan d'ar stêrig ha d'ar raden stouet davet an dour e palmezennou broiou pell,

Ha tudou marnaoniet o klask eun draonienn all ha broiou pelloc'h da leunia o c'hoantou.

Ar ger eviti — evidout ar ger beo e lavar ar galon, gant galv unan da oanag dibaouez.

Pet ha pet gwech e lavarjout d'in e oa da vreur du-hont gant e goñje martolod.

En em gavet al lizer, da vare lein lennet, ha gorroet gant ar re all e gwask ar skeudenn sakr

E komze d'it dibaouez eus an abardaeveziou goudomm e hoalerez oablou nevez,

Hag ar gwez eno gant o frouez evidout kinniget keit ha ma 'z poa da gemer,

Da derri galvou terziennus diwanet en da gig dizeriet, unan d'az kas du-hont ; — ha me,

P'am eus kinniget d'it hon enezenn ez out aet piou 'oar da belec'h

Dre an douar bras dianav.

Ha va bloaz-nevez a vo bet va bloaz-nevez va-unan pa n'am eus bet an eurvad da ginnig d'it ouz e heul.

Karantez, buhez hir, hag ar baradoz 'fin da vuhez.

P'am eus gwelet neuze meot gwenn ar c'herreg er-maez war dor ar menez, c'hoarzus ha goapaer,

Eun ebeul — heñvel ouz va c'halon — en deus kris-tilhet, ha neuze d'an daoulamm, o lezel war e lerc'h e roudou en dirienn.



Hag e chomez da c'hortoz dindan ar c'harz bleuniet holl ha leiz 'vel eur stivell a frondou.

Trugarez d'it da veza chomet da selaou va sorc'hen-nou, plac'h yaouank, ha da spered en-dro d'in ;

Stoui a rez da zaoulagad, da gerc'henn a welan o lufra dre wask da vleo flouret kempenn.

Ya, me oar, diot oun ! Ha petra 'ra d'it peogwir n'eus nemedout, hag evidoun ma karjen,

Nemet leun e vez atao ar baotred gant danevell o balc'hder, ha me a oa heñvel.

Ha koulskoude ma karjes ez afemp da eva an dou-renn laez e bleuñ an hil a sourr a-zioc'h da benn e boubouadeg ar gwenan,

D'en em vezvi, dibreder ouz kerzad an deiziou a c'hoario didrouzik en-dro d'imp e ret ar bloaveziou ;

An eil gant egile ha nemedomp da leunia ar bed, da c'hoari gant ar wrez, ar balafenned hag an hañv.

Petra ? pa welan, plac'h yaouank, da lagad douren-net, petra 'zo ha te disliv ha blin ?

Na dour, na laboused, na me —, nemet dre ma ouien e oa eun dra bennak diginnig a chome ganit a re.

Plac'h yaouank ken abaf, stouet, prederiet, en da zilhad kaera, soñj er geriou a vo lavaret d'it eun abardaez.

Mont kuit ! A ya. Steuzia da viken dre wask ar c'heu-neudou, e kildroennou an huñvre, ha me, va-unan e sked an dour-red,

Da c'houesa an hil hag ar spern-gwenn, da redek ar gwenodennou gwaskedet da viz mae va-unan.

Ha neuze,
ez in da sellout ouz balafenned o nijal a vleuñ da vleuñ evel eur plac'hig vihan mibin ha livrin o lakaat da skiltra dre ar girzier he mouezig sklintin e splannder ar mintin ;

E bloaveziou all nevez kemmus-digemmus da nevezi va gortoz ha da glask em buhez eur skeudenn bepred nevez ha n'am bo da dañva nemet evit ma steuzio kerkent ha kavet.

D. K. KONGAR



# NOTENNOU

## EUL LEVR « MOJENNOU BREZONEK »

Gortozet e oa pell 'zo dastumad « Mojennou Brezonek » an Aotrou E. Ernault. Setu-heñ embannet a-benn ar fin, gant eun droidigez c'hallek.

Plijus eo ar mojennou-se da lenn, hag ouspenn e kaver enno eur bern geriou mat nebeut anavezet ; en doare ma tellezont beza studiet piz gant ar skrivagnerien ha kement hini a venn mont dounoc'h en anaoudegez ar yez. Evito da veza heñvelaet peurliesa diouz skoueriou gallek, leun int a droiou-lavar hag al lavarennou kutuilhet rag-eeun diwar muzellou ar bobl, hag implijet, — aze emañ an dalc'h, — gant eur mestr war istor ha yezadur ar brezoneg.

Ouspenn tri c'hant pajenn a zo el levr. Kavet e vo e gwerz e ti Berthelot, levrier, straed Sant-Jili, Sant-Brieg. Ar priz eo 13 lur dre ar post.

## DRE AR C'HELAOUENNOU

Bourrus-tre eo lenn niverenn diweza SAV (Nevez-Amzer 1937). A dalvoudegez vras eo ar « Pennadou Istor Bro-Norvegia », gant Y. M. Mab Koig. Eun druez eo, d'hor menoz, ne vijent ket bet embannet en eun niverenn hepken.

Mont a ra AR FALZ war-raok bepred. N'eus ket eur bajenn eus he niverenn a vezeven ha na vefe ket tra pe dra a bouez da vedi diwarni.

Menegomp evit echui eur gelaouenn viziek nevez,

WAR SAO, kazetenn ar Vrezoned Digabestret eus bro-Baris. E galleg eo skrivet, hogen bez' e kaver enni meur a bennad e brezoneg, hag e brezoneg reiz. Buhez hir d'ar gazetenn-se.

Setu amañ chomlec'hiou da gounaat :

SAV, koumanant-bloaz, 10 lur (kas an arc'hant d'an Aotrou Daniel, 23, rue Auguste-Comte, Vanves, Seine — C.C. 1902-50 Paris).

AR FALZ, koumanant-bloaz, 8 lur ; gant ar stagadenn vrezonek 20 lur (kas an arc'hant d'an Aotrou J. Delalande, instituteur, Penmarc'h — C.C. 23.854 Rennes).

WAR SAO, koumanant-bloaz, 2 skoed ; koumanant-skoazell, 10 lur (kas an arc'hant d'an Aotrou G. Jaffrès, 366, rue de Vaugirard, Paris, 15[e]).

## GANEDIGEZ

Gant plijadur hon eus klevet ez eo bet ganet e Kemper, d'an daouzekvet a viz Mae, Padrig, mab d'an Aotrou Yann Bricler.

## PELEC'H PRENA BINVIOU-SENI BREIZEK ?

Binviou-seni breizek, graet gant tud a vicher, gant koad a-ratoz, a vez kavet da brena e ti « Kenvreuriez ar Viniaouerien », 96, rue du Poteau, Paris (18[e]).

Bez' ez eus bombardou adalek 70 lur ar pez, biniawou adalek 250 lur.

Prizius e vo kavet an ali-mañ gant an holl dud a venn labourat da adsevel ha gwellaat ar sonerez breizek.



## E KEMBRE

Eur gwall daol a zo bet skoet gant ar c'hembraeg. Kador al Lennegez Kembraek e Skol-Veur Aberstouez, a oa dalc'het betek-hen gant an Aotrou T. Gwynn Jones, a zo torret, war zigarez, a lavarer, n'eo mat nemet d'ober emrenerien.

A-hend-all, menegomp eul levr nevez, ar Mabinogion lakaet e kembraeg bremañ, gant T. H. Parry-Williams. Alies eo bet klasket a-raok kempenn ar Mabinogion en eun doare aesoc'h da gompren da Gembreiz an amzer-mañ. Ar c'hempennadur nevez, avat, a vije dreist d'ar re all. Setu amañ an ano resis, evit ar re o defe c'hoant prena : « Pedair Cainc y Mabinogi : Chwedlau Cymraeg Canol. Wedi eu diweddaru gan T.H. Parry-Williams (Gwasg y Brifysgol, Caerdydd, 2/-) » ; — evel ma weler n'eus el levr nemet ar Pevar Skourr.

## AR C'HOARIVAOU BIHAN E BREIZ-VEUR

Mar deo gwir ar pez a lenner er c'hazetennou saoz, ez eus hizio 35.000 strollad-c'hoarierien e Breiz-Veur, enno holl tud a youl vat, tud ha n'eo ket ar c'hoariva o micher.

Bodet int peurliesa e kevredigeziou bras, evel ar « British Drama League », enni ouspenn 4.000 strollad.

Kenstrivadegou a vez graet alies, da genta etre strolladou eur c'hornad, ha goude etre ar strolladou gwella eus ar vro, dibabet evel-se.

Aes kompren penaos :

1. e vez uhelaet en doare-se talvoudegez ar c'hoarierien, kement a gevezerez a zo etre ar strolladou.

2. e vez gwellaet ha marc'hadmataet ar gwiskamantou hag ar c'hinkladuriou dre an amprestadennou graet eus eur strollad d'egile.

3. e vez kalonekaet ar saverien peziou ha kresket dreist-holl niver ar peziou berr nevez, hag o zalvoudegez.

## AR VIBL E MADAGASKAR

Moulet e vo dizale eur Vibl e madekaseg (pe malgacheg) e moulerez ar Vatikan. 40.000 skouerenn a vo embannet. Eul labour graet gant evez bras eo, war a lavarer, trec'h d'an droidigez implijet gant ar misionou protestant, niverus-tre en enezenn.

Hag an dra-se a laka ac'hanomp da soñjal gant tristidigez n'hon eus ket c'hoaz a Vibl gatolik en hor yez. Ar Vibl vrezonek protestant a zo fall e-keñver ar geriadur, hag ouspenn ne c'hell ket beza implijet gant ar Gatoliked.

Piou a gredfe ez eus c'hoaz eur bobl en Europa hep eun droidigez dereat eus al levr a gaver, koulz lavarout, en holl yezou ? Eur wech an amzer e c'hoarvez ganin kaout lizerou digant gouizieien estren, c'hoant d'ezo deski brezoneg. Peurliesa e c'houlennont diganin kas d'ezo « ar Vibl » : aes merzout n'o deus ket an distera soñj e c'hell eur bobl tremen hep al levr-se.

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. NEMO
10, rue Jean-Macé, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)

**Priz : 8,00**